# GWALARN

**Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek**
**renet gant Roparz Hemon**

**Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur**

*Renerez ha mererez:*

**Boîte Postale 75 Brest (C.C. 96-38 Rennes)**

**Niv. 10 - HANV 1927**


## TAOLENN

# Danvez evit Kentskrid eur Geriadur

Ne vo staget ar pennadou-man ouz geriadur ebet. Ne vint ket staget ouz ar geriadur a embannin er bloaz-man. Aon am befe da sponta tud vat, na c'houlennont digand al levriou a brenont nemet ar pez a glaskont enno. Ar pennadou-man am eus savet evit lennerien « Gwalarn » nemetken, o c'hortoz ma vo barrek ar re all ivez da gompren.



Ne vo ket ar geriadur-man eul labour a ouiziegez. Eun dastumad geriou hepken, kutuilhet ganin :

1. En oberou krouerien ar brezoneg lennegel.
2. En oberou va c'henlabourerien.
3. Em oberou-me.

Geriou a anavezan : eun dibab. Hag ar geriou-se, lakaet evel m'o anavezan. Evel m'int deut beteg ennoun, adaozet ha stummet gand ar re ma ran anezo va mistri, adaozet pe stummet ganin, pe gant va c'heneiled.

Ne rin em labour meneg ebet eus doareou lavar ar bobl. Ne rin em labour meneg ebet eus ar yezoniez.

Diwar-benn yez ar bobl em eus displeget va c'hredenn meur a wech. Breman, a-zivoud ar yezoniez.

Em armel-levriou em eus eun darn vras, ar pep pouezusa eus labouriou ar yezoniez e tachenn ar brezoneg. N'em eus ket studiet al levriou-se penn-da-benn, na lennet zoken, nag a-boan digoret lod anezo. O frenet em eus, evel ma prener a bep seurt traou en eun ti, n'int mat nemet da leunia eun dra bennak a ve goullo a-hend-all. Kennerzet oun pa skrivan e skeud al levriou-se ; kennerzet oun ivez o welout pemp kador en-dro d'in; daoust na implijan peurliesa nemet eur gador ha tri pe bevar levr hepken.

Kement-se da ziskleria mat, — daoust pegen diouiziek ez oun, — e ouzon da vihana petra o deus graet hor yezourien. Da ziskleria mat ivez na ran ket fae war ar ouiziegez. Biken ne rin fae warni: doujans vras am eus ouz holl strivadou ar spered.

Eun dra, — hag aman oun dishenvel diouz ar pep brasa eus an dud, — a rankan anzav koulskoude. Ouz an holl levriou-se, ranket kichen-ha-kichen dirazoun, e sellan e-giz ma seller a bell ouz eur bagad denved: n'eus hini ebet, evidoun, kalz gwelloc'h eget egile. Furchal a ran en o zouez ; an hini ma kavan ennan ar pez a glaskan eo ar gwella evid eur pennadig-amzer. Ma lavar unan an dra-man-dra, hag egile ar c'hontrol, ne glaskan ket gouzout gant pehini eman ar gwir ; hogen dibab a ran dioustu, hervez va



c'hoant. Ma plij d'in ali Kermarker, pe ali Gregor, ne ran forz ebet eus ali Loth pe Ernault. Berr ha berr, estreget talvoudegeziou yezoniel a glaskan el labouriou-se.

Ne gredan ket ez eo hor gouiziegez breman kalz dreist da hini La Tour d'Auvergne ha Le Brigant. Hag abaoe pell, startoc'h e teu bemdez va c'hredenn. Eun deiz e tiskouezin dre ar munud penaos ha perak. Evit breman, eur gredenn n'eo ken. Ne c'houlennan digant den degemer ar gredenn-se. Gwir pe fals, n'en deus kement-se netra d'ober gand ar pez a zeu da heul.

Ra gemero brorenourien ali digand an istor, netra gwelloc'h meur a wech. Ra gemero skrivagnerien ha saverien eur yez lennegel ali digand ar yezoniez, netra gwelloc'h a-wechou. Lakaat an istor da ren ar brorenerez ne ve nemet follentez. Lakaat ar yezoniez da ren amzer-da-zont eur yez a ve follentez ivez.

Ar follentez-se, avat, eo follentez meur a zen en hon amzer. Hag ar c'hammed kenta da savetei eur yez peuz varo eo diskar, n'eo ket feiz dall an dud e talvoudegez ar yezoniez, hogen ar feiz o deus e madoberou ar yezoniez e buhez ar yez. Yezoniel eo kudenn ar vuhez-se, hep mar ebet: hogen, kevredigezel, kelennerezel, kenedel eo ivez. N'eo ket eur gudenn evid ar yezoniour hepken, hogen eur gudenn ivez d'ar politiker, ar c'helenner, ar skrivagner, ha re all c'hoaz marteze. Da veza dirouestlet war eun dro hervez reolennou ar yezoniez, ar bolitikouriez, ar gelennouriez hag ar gened.

▲

Ha setu : evid ar yezoniez breman, renet gand ar gredenn (pe an dreuzkredenn) e « lezennou » holl henvel hervez al lec'h hag an amzer, evid ar yezoniez breman, harpet war Beurragaozidigez an Darvoudou (hag o lezel youl ha faltazi mab den a gostez), — e c'hall tonkadur ar yezou beza diouganet ! A zo gwasoc'h, e tle aozerien eur yez lennegel plega da « lezennou » ar yezoniez, — « lezennou » n'int peurliesa nemet goulakaduriou pe sorc'hennou gouizieien ; — ha goude ma vefent gwir « lezennou », petra a vefent en diwez nemet « lezennou yezoniel » : diglok ha re enk o diazez e sell eus buhez ar yez ?

▲

Studia eo eun dra. Eun eil tra eo kroui.

Ar studierien a gav lezennou, — a zo mat pe fall evid o studi.

Evid ar grouerien, avat, re striz e vez lezennou ar studierien. Peogwir ez eo ledanoc'h bed ar c'hrouer eget bed ar studier.

N'eo ket gand ar viskoulenn ma tesk ar valafenn nijal.

▲

Penna ali a rôer d'imp eo kemer yez ar bobl da stur, ha kemm ar yez-se nebeuta ma c'hellomp. War zigarez na dleer ket kamma kreskidigez-natur ar yezou.

Setu ali ar viskoulenn.

N'eo ket digand eur bobl, avat, damesaet ha dizesk, ma 'z imp da c'houlenn petra 'zo mat pe fall da lavarout, na gant gouizieien kennebeut, n'int netra ouspenn beza gouiziek ha berrwel. Yez ar bobl a zegemeromp. N'eo ket d'en em chala gant lezennou yez ar bobl. Rak hervez al lezennou-se ez eo barnet ar brezoneg ha Breiz da vervel.

Setu lavar ar valafenn.

▲

En aner e lavarer d'in: risklus eo kement-se. O klask an Holl, ar pez hoc'h eus a c'hellit koll.

Respont: ar pez am eus n'eo netra d'in heb an Holl.

▲

Tud a vo klevet c'hoaz: « Ne reer ket, emezo, gand eur yez kement a garer ». A zo gwir a-walc'h, evid ar re n'o deus nemet binviou fall, pe na ouzont ket penaos en em gemer. An dud-se eo a gred ivez n'heller ket sevel skraberien-oabl en tu-man d'ar mor Atlantel, e-keit ha ma kreskont, hervez, drezo o-unan war zouar ar Stadou-Unanet.

▲

War aodou geuniek ha didud Florida o deus savet Amerikaned hanvlec'hiou: kèriou, paleziou, liorziou-meur e-kreiz eur gouelec'h. War eun dachenn peuz digenvez e sav hizio Canberra. Sed an douaroniez hag an espernouriez gwall nec'het.

E-kreiz strouezou emaomp o tresa llorz ar brezoneg, hervez hon ezommou hag ivez, hervez hor plijadur. Hag ar yezoniez ?

Ra chomo gant he nec'hamant.

▲

Hor yez vrezonek breman, hor yez vrezonek nevez-flamm, hor yez vrezonek hanter c'hraet, a zo frouez hol labour kenkoulz ha frouez leziregez hon tadou. Ha lorc'h a zo ennomp, — ennoun da vihana, — o welout pegen kalonek, speredek, skiantek, gredus, aketus emeur breman oc'h ober war-dro ar yez-se. Ha daoust pebez doujans am eus ouz ar geriou mat dastumet diwar c'henou flaerius eur vutunerez koz aet e bugaleaj, tridal a ran gant levenez o lenn e liziri tud yaouank lemm a spered, o deus staget da zeski ar brezoneg abaoe eur miz marteze, pellskridenn, pellizer, lizer-dre-'n-orjal, ha traou all, a c'hellfe lakaat tud 'zo da c'hoarzin, hag o tiskouez evelato ez eo c'hoarvezet e Breiz eur burzud bras, — n'o deus mui ezomm Breiziz da gaout ali hennez hag aotre henhont da vont war-raok. N'hon eus ket gortozet Arzur; ha deut eo davedomp.

Roparz HEMON.

# Mona Garmez

Azezet war gribenn ar c'herreg a save a-vesk ar geot, e-touez ar bleuniou, ar c'hannerezed a zebre sioul o lachenn vara 'g amann evid advernia. O daoulagad a oa trôet war-du dremm Mode goz, a oa en e sav dirazo. A-dreg e gein, an heol a ziskenne da gaout ar meneziou, o lakaat evel eun tangwall war al lanneier, war zour al lenn, ha war al lienaj gwenn-kann a oa o sec'ha war al lann en-dro d'ar strollad. An den koz a gomze gand eur vouez poellus ha rec'het, en eur zisplega darvoud reuzus Mona Garmez evel pa 'n dije c'hoant da veska gant kannder ar c'huz-heol ar goell a boan a zo e pep tra er bed-man.

..........................................................

Allas ! emezan, truezus, ne domp ket dare da welout ober an tav en-dro da goun ar paour kaez Mona, hag aman nebeutoc'h eget lec'h all. Ne c'heller ket tremen hep sonjal enni war ribl al lenn-man, m'eo bet savet anezi en deiz all he c'horfig bugel, ken truezus, ken mastaret ! He c'herent a oa aman evit he degemer, paour kaez tud, fruket gand ar glac'har ! Chom a raent, hep jestr ebet, dindan an daelou, dirag ar skeudenn dilusk. Ar mevel, gantan savet ar c'horf diouz an dour, en devoa e gemeret en e zivrec'h, hag a vlenie goustadik tud Garmez war-du

ar vereuri. Ar re ac'hanoc'h o dije gwelet kement-se, pe heuliet an ambroug kanvaouüs-man e-barz an abardaez, keit ha ma oa eur vevenn ruz etre an nenv hag an douar tenvalaet, ar re-se o dije santet etre truez ha tristidigez. E-lec'h beza aman, o vrouda teodadou diwar-benn ar maro-man hag e gevrin, e vefent breman o kanna o dilhad, hep strap, hag e virfent o zeod gand aon da saotra sioulder kanvaouüs al lenn.

Merc'hed a galon n'en em renfent ket a stumm all. Abegou ar c'hanvou-man a sell nebeutoc'h ouzimpni eget na ra an dristidigez ez omp enni o c'hortoz, hag o tremen hep gwelout biken, an hegarata hag ar c'hoanta dremm blac'h a zo bet gwelet, abaoe pell amzer, e-barz ar vro-man. Ne ouzon ket petra a vezo breman ar pardoniou ma ne vezo ken gwelet mousc'hoarz Mona, al leuriou nevez ma ne gorollo ken, an dimeziou ma ne roio ken he meuleudiou d'ar wreg yaouank, ar mederez ma ne vezo ken debret a westell meret gant he daouarn. Hogen, pez a c'hall ar re goz eveldoun lavarout, ar re n'eo ken stag o ene ouz an douar-man nemet gand eun drailhenn deneliez, ar re-se a c'hall lavarout o dije, — pa sellent ouz ar vleunienn a yaouankiz a oa Mona, — eur blijadur velkoniet o kimiadi diouz ar vuhez ; trugarekaet o deus ar vaouez yaouank gand o bennoziou. Breman, n'eus nemet kanvou dre-holl, e-lec'h ma skuilhas bannou he c'hened, ha dreist-holl en eur galon a anavezan, en eur galon hag a zo preiz da boaniou an ifern. Ne dalvez ket e glask e-touez ar baotred yaouank a vez ouz hoc'h ankelc'hi goude labour ar parkeier hag a vez ivez peoc'hus en-dro d'eoc'h en iliz ar barrez. N'hellfec'h ket e gavout, nag en eur vereuri, nag



en eur skol, nebeutoc'h c'hoaz en eur presbital; n'hellfec'h ket, zoken, e ziskleria gant goulou an heol.

Marteze ne dlefen ket hen rei d'eoc'h da anaout, ha koulskoude ne doun dalc'het gant kevrin ebet. Mar fell d'eoc'h adlavarout va danevell, ez oc'h gouest d'he disleberi ha da gas da fall ar gentel a zo enni. Koulskoude, me 'gred, an hini en deus va c'henteliet war ar pez reuzus-man ne aotrefe ket kement-se, hag hen talvezout a rafe d'an hini a ledfe ar fazi dre he c'homzou. Marteze eman breman tost d'imp hag e klev hor c'homzou. Ha mar n'eman ket o kantreal en-dro d'imp, n'eman ket pelloc'h eget n'eus ac'han da daolvaen Park Lear. C'houi a oar e vez ar vugale o c'hoari hag o krial en-dro da houman e-pad an deiz. Hogen c'houi a oar ivez e vez ar gornandoned, e-pad an noz, oc'h en em ziduelli eno, pa ne vezont ket dalc'het gand o frederiou e-barz ar mereuriou a zo war-dro, pe c'hoaz pa ne blij ket ganto mont da vale a-hed an hentou evel meur a hini am eus kejet outan en noz diweza.

Eun druez eo gwelout peseurt labour a reont, hag a zo, c'houi her goar, dreveza lidou hor relijion santel. Allas ! ret e vefe beza eun abostol galloudus bras evid esaea studiadenni ganto (rak gouiziek int evel diaoulou), hag evit klask o distrei da Zoue, rak neuze e vefemp dalc'het gand eur c'hilpennad hag eur goaperez didrec'hus. Da c'hortoz, int a saotr, hep truez, kement tra a azeulomp-ni. Ret eo asanti, koulskoude, ne gasont ket pelloc'h o fallagriez. Dalc'hmat ez int hegarat ouz an dud ; n'int garo nemet ouz ar mezvier hag an neb a ra dismegans d'ezo. Ne dleomp ket eta dic'hoanagi ; rak o spered a eeunder o c'haso, eun deiz bennak, da zistrei da Zoue.

En noz-se 'ta, int a bigne gand ar c'hrav, o tont eus traonienn ar Glesker. Stummet e oant en eul lidkerz war an daou du d'an hent. Sacha a raent dirag o dremm eur pez lost hir, hag a oa en e veg eur gelerenn e-giz eur gantol goar. Hag e kanent, doueüs ha gand eur c'heuz gwirion, an diskan anavezet ganeoc'h :

*Ha bezet koun, Mari,*
*Ne deo ket eur c'hoari*
*Bounta spilhou e reor an dud.*

O c'han a oa evel p'o defe tremenet ennan strapadennou ha sioulder an avel ; hiboudou hag a c'houitelle hag a groze ; hag en o mesk soniou glan ha livet evel soniou an nenv, beugisadennou disneuz ha c'houitelladennou skiltrus, galvadennou kaouenned, harzadennou chas, geizadennou eostiged, sklokadennou yer, oc'hadennou moc'h, bleijadennou, fistilherez evned neizet el lanneier ; setu ar pez a eilgerie souezus adreuz ar sonerez, o teuzi evid ober eur c'hensonerez fentus.

Degouezet e oa bet d'in-me c'hoaz keja gand al lidkerz-se meur a wech, ha n'em boa netra ken da zeski diwar-benn kement-se. E lezet em bije da heulia e hent mar n'em boe ket gwelet, e-kreiz ar vugelien-noz, unan hag a anavezen reiz mat: ar paour kaez Yann an Nail hag e c'hoarvez gantan, aliesoc'h eget ne deo dleet, beuzi e gorn-butun. N'eo ket eun torfed euzus, peogwir n'eo nemet sistr ; na c'houi na me n'hor bije bet kounnar ouz an den mat-man evit beza stoket e werenn ouz re e geneiled e bourc'h Plouagor. Garvoc'h eo ar vugelien-noz. Dastumet o devoa Yann e penn izela an draonienn, ha breman e oa bleniet ganto wardu taolvaen Park-Lear, evid ober gantan eul lid goa-



perez. E dog a oa gantan e pleg e gazel. Preiz e oa d'an douelladenn, ha kerzout a rae Yann gant doueüsted war greiz an hent, en eur vont war beb eil tu, gwech a zehou, gwech a gleiz. C'hoantaat a rae kana; hogen, dre na oa ket gouest d'hen ober, e laoske eur gunujenn bennak.

— Sed aman eur c'herz-lid fentus, emezan o valbouzat. Anavezout mat a ran ar c'hantoliou koar hag ar ganerien, ha son ar c'hammgorn, hogen biskoaz em buhez n'em boa klevet kana ar c'hantig-man. Heman a dle dont c'hoaz eus Paris.

Paour kaez Yann ! E ganet en doa kant gwech, evel doc'h hag eveldoun. E glevet en doa en holl groazhentou hag en ostaleriou, ma skuilh ar pardoniou o levenez. Hogen e goun a oa aet pell ! Striva a rae diouz e wella da unvani e vouez gant re ar vugelien-noz ; hogen ne zeue e-maez e c'henou nemet gagouilhadennou fentus, ha c'hoaz e oa mez ennan, o welout e youl vat tost da veuzi.

Me a heulie al lidkerz evit gouzout petra a dlee c'hoarvezout gand ar paour kaez den, hag evit komz d'e zifenn, d'ar red. Ac'hano oun deut da c'houzout danevell Mona Garmez. Hogen pell oan diouz sonjal e kement-se pa glevis ar vugelien-noz o lakaat an diskan-man e-lec'h egile :

*Dalc'hit koun, o Mona,*
*N'eo ket brao d'eoc'h tana,*
*Tana reor ar vugelien-noz.*

Piou en dije kredet e oa stag an daou ziskan-man an eil ouz egile ? Yann an Nail a welis dirag an daolvaen. War va feiz, gwelloc'h e vije bet d'ezan en em gavout d'an eur-se en e wele-kloz. N'en dije ket desket koroll ar vugelien-noz. N'hetan ket d'eoc'h e zeski. E

gwirionez, re denn eo evid ar baotred koulz hag evid ar merc'hed. Teir gwech hepken e reas ar c'horoll an dro d'an daolvaen, ha pa voe echu, n'en devoa ket Yann eun dremm den. Kouezet e oa war bennou e zaoulin e-mesk ar geot. E zaoulagad, divent en e benn, a oa evel abafet gand an estlamm. E zaouarn a juntas evel pa 'n defe bet eur weledigez doueel. E ziweuz a finvas, ha koulskoude ne zeue mouez ebet diouto. Hep dale e welis edo o vont da bokat d'an neuz dreistnatur a wele war an daolvaen.

En em lezel a c'hellit da vont da c'hoarzin, merc'hed, peogwir e tle ar c'hoarz en em veska gand an traou glac'harusa... Pa voe e ziweuz o vont da steki ouz eun dremm ken c'houek, e laoskas Yann eur yudadenn a euz. Ar pez en devoa poket d'ezan a oa eun touseg, kinniget d'ezan gand eur bugel-noz a oa war an daolvaen. Eul lamm a reas, ha mont gand ar foeltr, heuliet gand eur youc'hadeg ken krenv, ken ho tihunas, moarvat, e-kreiz ho kousk.

Ar bugel-noz, en e gluch war an daolvaen, en em astennas en e hed war ar maen, hag a laoskas eun huanadenn. Klevet hoc'h eus alîes komz anezan, ha me am boa kavet alîes ar c'hornandon-man tost da Diburlu, mereuri tud Garmez, darempredet gantan abaoe ne oar den pet rumm-tud. E ano, Jill, a oa eta anavezet ganin abaoe pell amzer, koulz hag e vrud a vadobererez hag a furnez. Sklaer e oa gwelout edo enkrezet gand eur boan spouronus, rak ar gornandoned ne vezont ket nemeur a wech daoubennet gand an trubuilhou dister a ra d'imp, peurliesa, koueza en dristidigez.

— Te a zo aze, Mode ? a c'houlennas pa 'm anavezas. Gwelout a rez : d'an eur-man n'oun mat nemet da gastiza tud vezo. Ar vicher n'eo ket lugernus. Gwelloc'h am boa d'ober gwechall.



Ha me da dostaat d'an daol-vaen keit ha ma oa ar vugelien-noz o tec'hout kuit war al lanneg, o lammat, o krial, hag o kana. Moarvat edont o vont da gorolli en eur prad bennak ma chomas, war o lerc'h, eur c'helc'h klok e-mesk ar geot, graet gand o c'halemarc'hennou krenn. Klouar oa an noz, gant nebeut a sklaerder, rak en he nevez oa al loar. Er pellder en em golle hiboud ar stêr e latar an draonienn. En-dro d'imp e oa digenvez ha sioulder.

— Sed te gwall rec'het, va faour kaez Jill, a lavaris d'ezan. Penaos eo d'ar gornandoned gallout gouzanv ? Hag eur boan bennak ac'h eus a c'hellfes diskleria d'in ?

— Ya, gallout a ran diskleria d'it va foan. Hep dale, va zro a vo aet ar brud anezi en holl vereuriou hag en holl veilhadegou. Golôet e vo va ano a vuioc'h a fentigellou eget n'eo bet golôet a vennoziou e-pad ar c'hantvedou. Buan e nij an anaoudegez-vat pell diouz ho kalonou, paour kaez tud a zo ac'hanoc'h. Ken gwan eo ho puhez, ret eo asanti, ne deo ket gouest da vaga eun trid-kalon padus. Ho nerz a zeufe da goaza ; n'eo ket skiantek goulenn diganeoc'h eun alberz ken tenn. An ezomm da c'hoarzin a zo startoc'h, hag abalamour da se, berz-mat peurbadus a raio ar gunujenn graet ouzin d'ar marvailh savet e-tal an tan, e-touez ar moged-butun, dindan sklerijenn dreut ar gouloulutig.

Tra vurzudus ! Penaos eta eur bugel-noz, gantan eur brud ken mat, en devoa gallet kaout eun dismegans bennak ? Ha p'em boe diskouezet d'ezan pegen souezet e oan, e respontas d'in gand eur mousc'hoarz trist :

— Ne deo kriz ar gunujenn nemet dre m'eo, kalz pe nebeut, goapaus. Eul loskadur bihan hag a virin e-pad teir gwech teir loariad, ha ma vo skanvoc'h ar c'houn anezan evidoun eget an taol-droukrans tennet diouz Mona.

— Mona ? diouz Mona Garmez a Diburlu e komzez ?

— Diouti hec'h-unan. Allas ! nag henchet fall oun bet ouz he c'harout !

— Ouz he c'harout ?

Ha froma a ris raktal.

— Evel ma kari, Mode goz. Biken n'ez pezo kel lies a fromadennou eget am eus bet e-pad ar garantez-se. Bez' e oa anezo darn hag a oa dudius, ha darn hag a oa spontus. Hogen, dreist-holl, taol pled da gredi e oant henvel ouz fromadennou an dud. Ni, ar vugeliennoz, a zo distag diouz hudurniez ho karantez ha diouz he breskadurez. Kalz dounoc'h ha kalz dalc'husoc'h e vez hon trivliadou eget ho re.

Sed aze petra a zo c'hoarvezet gand an darempredou kantvedel am eus dalc'het da gaout gant mereuri Tiburlu. A rumm da rumm em eus skoazellet tadou Mona gant va labouriou-noz ha va c'huzuliou froue-zus. Beza oant, gwir eo, kalonou glan, feal d'ar ouenn, doujus ouzimp hag ouz ar mein. Euriou dudius am eus tremenet en o zi, o welout an urz vat, pe ouz e la-kaat ennan, hag er marchosi o plansoni, en eur gana, moue ar c'hezeg. Dibaot a wech em eus trubuilhet tud Garmez en o c'housk evid o gervel en-dro d'eul loen klanv pe en-dro d'eun tangwall.

Tiburlu a veve e peoc'h hag eürus en e barkou, en e dropellou loened, hag a skigne bennoziou warnoun. An hini wella a oa yec'hed mat an dudigou-se, an dalc'h mat a oa en o ziegez, ar binvidigez a oa en o



arrebeuri, lufr hag aes, leun a lienaj hag a skoedou arc'hant. Va diweza trec'h a voe gwelout Mona o kreski e kaerder, ken e oa eun dudi he gwelout en holl barreziou ar vro. Beza e vije skourrig skedusa an tiad-se, a welen abaoe ken pell o kreski hag o wellaat e-kreiz an urz hag al labour.

Goude va gweladennou e-barz an ti hag ar marchosiou e tremenen va nozveziou e-kichen kavell Monâig, da aoza d'ezi hunvreou kaer : liorziou baradoz, leun a avalou ruz, a spern-gwenn, a valafennou, a evned o richana, a c'houez vat, a ein gwenn donv hag a goul-med a gomze. War he dremm ruz-roz e tremene mous-c'hoarzou, o lavarout d'in trugarez. A-walc'h a zudi a gaven enno da ankounac'haat Park-Lear, e lidou hag e c'hoariou.

War greiz an deiz, traou all. Dalc'hmat e vezen en he c'hichen hep rei d'ezi da c'houzout, rak re striz eo gweled daoulagad mab den da verzout darn eus ar c'horfou treuzet gant goulou an heol, ha n'eo ket gouest o diskouarn d'hor c'hlevout pa vez treuzet hor mouez gant trouz ar bed. En abeg da se n'hor gwelit ket nemet en noz e ve, ha c'hoaz e rank an noz beza hep loar. En-dro d'ar vereuri e kemere Mona he di-duellou, er gwerjeou kelc'hiet gant kleuziou koadek. Dalc'hmat he heulien, ouz he diwall diouz al loened fall, hag o kemer lod en he c'hoariou. He c'homzoui-gou hag he c'hoarz a rae d'in eur blijadur ken leun ha pa vijen diskennet da renk an den. Kement-se a dle-je beza va lakaet war va evez... »

Kannerezed, merc'hed kaez an Aotrou Doue, kre-det ho pije klevout eun danevell hir hir a zudi o tont a c'henou Jill. Eürus ha skedus en em zisplege buga-leaj Monâig, maget a levenez. Pep riskl a oa bet pel-laet diouz he hent, ha setu ma kreske heb anavezout

ar boan, hep kaout lec'h da welout ar boan er re all. Koulskoude, eur fazi a reas Jill, o tremen hep he diwall diouz eur gwall zarvoud a c'hellje glac'hari buhez ar bugel. Ar garantez, hervez kredi, a zo krenvoc'h eget bugale an Noz o-unan, hag e c'hall o skiant, koulz hag hon hini, beza gwallet.

Jill en em leze da vont e peoc'h. Ha pa c'hoarvezas an deiz evit Mona da gaout he holl neuziou kaer en o bleunv, setu Jill gant kement a boan spered hag an amourouzien hoc'h eus anavezet, ken douget d'en em ziskulia.

An noz ma tegouezas er vereuri evid ober al lez, kousket e oa an holl en o gweleou kloz, Mona marteze evel ar re all. Marteze ivez e oa damzihun, damgousket, taget gand eur fromadur nevez, prim ha krenv. Hag he daoulagad digor bras gand an estlamm hag an dudi, e selle ouz bugel-noz an tiegez o tont, gwisket gand eur c'hannder lugernus. Bep ma tostae, anavezout a rae gant souez e gwiad e wiskamant bannou tan gwenn dastumet el latar hag ar gliz-noz. Skleuriou aour roz hag a c'helle dont eus koabrennou bihan yaouankiz an deiz en hanv, pe eus ar feunteuniou peoc'hus kuzet d'ar c'huz-heol, oc'h en em veska gant bannou all. Hag en o zouez steredennerez al lenn. Skerbou-nij liou gwareg-ar-glao ha sklaerderiou galloudus all, medet e forniou ar barradou-arne, oc'h en em skuilha en-dro d'ezan. Hag o flamma war e dal, goustadik, eur guchenn graet gand eur feskenn luc'hed. Sevel a rae da gaout an oaled, treuzdremmet ha c'houek, o leunia an ti a sklerijenn, distaolet gant kouevr ha lintr an arrebeuri. Mona a sellas outan o tont war vein an oaled, hag a daolas pled e oa bet lezet eno gand ar vatez, goude koan, an trebez hag ar gleurc'h potin louet d'ober krampouez. Gant dudi e



sonjas na oa ket c'hoaz yen ar gleurc'h, marteze. Ha ma oa Jill o vont d'en em rosta ?... Hogen Jill a chomas seder ; azeza a reas war ar c'hant, ha kemer unan eus pennou e zaoulin etre e zaouarn. Eur gador holl skedus e oa breman an oaled, evel n'eus bet kadorroue ebet, hag en he c'hreiz e lugerne Jill gand eur splannder ar c'haera hag ar c'houeka. E-lec'h ar grouadenn vlevek, gand e neuziou kresket en o digened hag e sellou mezus, e krede ganti gwelout, e wele breman, eun dremm a gened. En eun dremm treset dispar e lintre daou lagad kaer, daou lagad doun o devoa studiet holl ouiziegez ar bed, daou lagad tener o devoa merzet e lec'h all mammennou ar garantez.

Jill n'oa ket deut d'ar vereuri d'ober stal diouz pinvidigez ar vugelien-noz. Hep dale e klevas Mona eun ton o sevel goustadik evel er pellder, eun ton kevrinus, didroidell. Pell diou ha diou wech, rak ne oa henvel ouz ton ebet eus ar re a vez klevet peurliesa. A bell bras e teue ar sonerez-se a-douez an ec'honder hag an amzer. Savet e tlee beza bet en amzer ar Gelted koz, an Tadou ma sav d'o c'haout dalc'hmat pedennou ha trugarez ar ouenn. Bep ma krenvae ar c'han, bep ma tostae, e sante Mona o tiglora enni eur sklaerder nevez, gwan da genta, ha tamm ha tamm kresket, o sklerijenna hec'h ene, a vleunie oc'h en em garga a drivliadou joa evel eur c'harzad spern-gwenn e miz mae. Hag heti a rae e padje pell kan ar son dudius, ma c'hellje anavezout leunded al levenez nevez-man.

War eun dro en em gavas kemmet he gweled. Hanvalout a rae d'ezi e oa deut mogeriou ar vereuri da veza boull. En tu all en em astenne ar gweledva pemdeziek gand e gleuziou koadek ha gwez e liorzou; eun

trouc'h er c'hoad a rôe eun digor war bellder al lenn, ha pelloc'h c'hoaz, en a-drenv, gourem bras ar c'hrec'hiou, ha neuze, netra ken nemet an oabl. Eur sklaerder dianav, tener ha lieslivek, a save diouz ar gwezigou, hag a sklerijenne an daolvaen. C'houeziou mat hag hiboudou c'houek meurbet en em skuilhas dre an aer, ha sked ar vro a greske e-pad ma wele daoulagad ar plac'h yaouank muioc'h a gannder er bleuniou eget n'o devoa gwelet biskoaz, hag henvel e oa an evned ouz kalonou bleunv, hep korz na gwriziou.

Ha dre ma komze Jill, en e gan, eus ar c'hrouaduriou skanv a zo poblet ganto an oabl, Mona a wele o tarza neuziou boull, kaer dreist natur, skanv ha sart. Hag e kredas e oa ar re-man krouaduriou sevenet ganto, hervez ar c'hredennou koz, an teir buhez denel, hag a zo breman er stad a wenvidigez, er C'helc'h Uhela. Dont a rae-hi da veiza edo o sellout ouz eun arvest difennet da wander ar gweled, hag outan e selle, touellet gand an dudi dreist a oa e son Jill.

Neuze e lammas he c'halon, betek terri, en he bruched, rak damwelout a rae diou neuz, pell c'hoaz, hag o stumma gwelloc'h bep ma tostaent. En hec'h estlamm, e trôas he sell etrezeg an oaled. Ar bugel-noz ne oa ken eno. Koulskoude, e kleve bepred e vouez, krenvoc'h ha teneroc'h. Pa zistrôas d'he hunvre ez anavezas anezan raktal er c'houblad nevez dedarzet, hag en e gichen... piou ? Hi hec'h-unan, koant dreist natur, treuzdremmet gand al levenez.

Diwar va diweuz, ne glevit o tont nemet eur sked dister eus danevell Jill, ha koulskoude e welan en ho taoulagad ar c'hoant da welout an arvest-se. M'ho pije



klevet danevell ar bugel-noz e vijec'h bet boemet. Evel Mona, e vijec'h chomet beuzet en ho hunvre, en tu all d'ho tihun, islonket gant nerz ar strobinell. Ar plac'h yaouank, bamet, ne c'hoantae ket en em sacha diouti.

E-kreiz an dud, en deiz war-lerc'h, mont ha dont a rae hep sellout outo, hep komz, hep merzout o estlamm hag o zristidigez. Evito, merzout a rejont he stumm nevez, souezet, ken dizeblant e oa deut ouz an oberou pemdeziek, ken dishenvel e oa deut Mona hizio diouz Mona dec'h. Dec'h e skiltre he c'hoarz dre an ti, eur c'hoarz yac'h, taer ha sklaer, joaüs ha glan evel kan eun evn, o kas kuit an anken manet warlerc'h eur c'housk pounner, o tihuni er c'halonou al levenez lezirek, o rei d'eoc'h joa, eus an eil penn d'egile d'an deiz, ma heulie an holl galv ar joa-se, sentus. Siouaz ! er beure-man, ne gleve den ar galv, hag e chome rec'het ar speredou, o sonjal en eur gwalleur bennak. Poent d'ezo mont d'ar parkou, ez eas kuit ar baotred pleget o fenn gand an anken. Tud Garmez, gwall nec'het, o doa goulennet ouz Mona ha klanv e oa. A-boan d'ezi lavarout nann. Chomet hec'h-unan gant he merc'h, e klaskas ar vamm an tu da ziskleria ar c'hevrin. Da genta ne gredas ket e vije bet madoberour o gouenn evit maga ar strafuilh euzus-se en o merc'h. Asanti a rankas, ken resis e oa an danevell. Er garantez, setu, n'eo ket ar vugelien-noz furoc'h eget ar baotred.

Pa zistrôas ar baotred diouz o labour evit pred kreisteiz, e oa graet ar gentel d'ezo. Respont a rankas ar plac'h yaouank d'eur bern goulennou hegasus diwar-benn ar vugelien-noz hag an hunvreou touellus a rôont d'ar merc'hed yaouank. Da genta e vennas tremen heb eilgeria. Kenderc'hel a rae he hegaserien,

Al loa a chome en aer etre ar skudell hag an diweuz. E gwirionez, hini ebet e-touez ar vevelien-man n'en dije kredet he c'harout, hogen hini ebet ne oa gouest da stourm enep lans e galon trôet war he c'hened, na d'en em zistaga diouz pez o zostae outi er pred-amzerman. Tomm ha joaüs e tisneuzient Jill hag e genseurted. Hag unan bennak a gomzas diwar dimeziou disgwir, diwar eur sabad vilonius ha c'hoarzus, pleustret gant gwrac'hed koz euzus, bouc'hed flaerus ha tousegi porbolennek.

Disleal e oa kement-se ouz ar gornandoned. Ma c'hoantaas Mona enebi. Ha setu danevell burzudou an noz tremenet o tont e-maez he genou. Ne c'hortoze ket goaperez ar selaouerien diwez an danezell, hag e talc'he da skuilha e vroudou evel grizilh. Mona, piket doun, a c'hoantaas rei taol evit taol. Ha tammig ha tammig en em gavas tennet gand ar vuhez pemdeziek, oc'h enebi ouz krouadurien an noz. En eun taol en em santas o tihuni, o lakaat adarre he zroad war ar gwirveza. Nijet kuit oa ar strobinell.

War zigarez mont e pirc'hirinerez, tud Garmez a reas da Vona ergerzout betek Landreger ha Pempoull. Ha pa voe distro d'ar gêr, ma ne oa ket ankounac'haet he holl hunvre tremenet, e oa d'ezi evel an hunvreou all. Argaset e vije breman ar gweledigeziou da zont, ha setu an tiegez o c'hortoz ar bugel-noz gant spi da c'hoarzin.

N'en deus ket Jill lavaret d'in pet nozvez e kendalc'has gand e strobinellou. Pez en deus diskuliet d'in eo na voe ket pell oc'h anavezout melkoni e stad. Kannder e sked, c'houekter e gan, a oa deut da veza danvez goaperez. Eus ar gwele ma kouske ar plac'h yaouank e save c'hoarzadennou mouget, a rede er gweleou all. Dismegans a raed d'ar sonerez, a zalc'he d'ober a-eneb holl. M'hoc'h eus c'hoant da gaout eur skeudenn dioutan, it da selaou mouez ar mammennou-dour e beureou heoliet miz mae, ha sarac'h an avel er spern-gwenn. Safronerez ar gwenan o pokat da galon ar bleunv, kan an eostig, tenera pokou gwagennou ar mor d'an aodou gwenn suilhet gand an heol, a zo marteze ken touellus hag e gan ; hogen n'o deus ket an ene a c'helle teneraat pep kalon den.



Pell e vije padet, moarvat, ar stourm etre karantez Jill ha gourdrouz ar vuhez e Tiburlu, panevet d'ar sonj deut d'eur mevel. Heman a ganas da Vona son Yannig an Trevou. N'em eus ket ezomm da zegas da goun d'eoc'h danevell ar paotr a laeras da noz tenzor ar gornandoned, e zegasas gantan d'ar gêr, hag e viras enep d'e berc'henned dre lakaat ludu goret endro d'ezan ; ar gornandoned a suilhas o zreid. Fin ar son a ouzoc'h ivez, ha moarvat he dije hoc'h aliet ma vijec'h bet e lec'h Mona. Ken rok ouz ar vugelien-noz e oa deut ar plac'hig hag e oa bet trôet mat outo gant strobinell Jill. Ar wech diweza ma teuas ar c'hornandon d'ober al lez, he devoa lezet war an oaled an trebez hag ar gleurc'h d'ober krampoez. Hervez e gustum e oa aet Jill d'ober ganto eur gador varzus. Pa zegouezas e-kichen gwele ar plac'h yaouank, e welas war ar ribl he daoulagad o c'hedal, dudiet, iskis, dic'hoarz en noz-man, hag i dishenvel en noziou all.

« Beuzet em c'harantez, eme Jill, edon pell diouz kredi e vijen touellet, peogwir n'em boa graet netra da veza kastizet. Sevel a ris war vein an oaled, en eur leunia an ti gant va bannou, ha me da azeza war ar maen-potin... Mode, me 'gred e klevo tud Garmez epad pell amzer ar yud a gounnar a laoskis p'en em santis rostet betek mel va eskern gand ar potin tomm goret. Raktal e tarzas eur c'hoarz fresk ha dismegan-

sus ; ha dioustu e savas eun hekleo e pep gwele all er vereuri. Dre he c'hoarz e tisklerie Mona e oa bet o steui kement-se. Ha me da zastum raktal an anzav:

— Mona Garmez, o paouez emaoc'h dismegansi ar bugel-noz a oa o tiwall ho ti abaoe meur a gantved. Adaleg an noz-man ez eo difennet ouzoc'h an douriou, ar c'hoadou hag ar gouelec'h. Dalc'hit koun eus va c'hemenn.

Redek a ris kuit, heuliet gant gogeadennou joaüs, hag abaoe n'em eus ket bountet va zreid e Tiburlu. Da Bark Lear e tistrôis, hag eno e kavis va breudeur ha va c'hoarezed, sart evel m'eman o boaz. Gant levenez e selaoujont va danevell. An dismegans graet d'in, avat, a hegasas o c'hounnar, hag abaoe an nosvez-se, barnet e oa Mona.

Eun devez e rôas-hi d'ezo tro da ziskouez o droukrans. D'ar waz ez eas gand eun dournad lienaj, ar c'hoefou hag ar gouzougennou dantelez kannet ganti hepken, hag a gavec'h ken koant. Ha sed-hi o kemer he lec'h e-tal ar waz, ankounac'haet ganti va c'hemenn. Heb an distera anken, evel pa ne vije bet tremenet netra, e kanne Mona gant reiz, gand evez ha dalc'husted. E tan he labour, koantoc'h oa eget biskoaz. Teneraat a raen ouz he gwelout, ha me e-kreiz ar gornandoned a oa en-dro d'ezi. M'he dije sonjet ennoun er mare-se, n'em bije ket gallet stourm ouz he c'hened. En-dro d'ezi e fringale ar vugelien-noz gant c'hoarzou garo ; hogen ne gleve ket. Koulskoude, sevel a reas he fenn gand aon, da sellout ouz al lanneg a-drenv d'he c'hein. Eun dra bennak a lavare d'ezi, hervez, e oa poblet an aer. He dremm a weljomp o tisliva eur pennadig, ha neuze e labouras buanoc'h. En dro-man e oa ankeniet. Pellaat a ris. N'oulen ket gwelout pez a c'hoarvezje breman. Eur c'herz kelc'hiek joaüs a



oa o trei en-dro d'ezi, a vihanae bep tro, ken na zeuas d'ober eur vodadenn start stok ouz ar plac'h yaouank... »

Pa echuas Jill ar c'homzou-man, e savas damskeud ar beure er reter, hag e welis Jill o tont boull er goulou-se. En hevelep mare e wanae e vouez, rak trouz an deiz a stage da dreuzi e zanevell. Eur c'hri laosket gant Mona, ha trouz he c'horf o koueza e dour ar waz, setu petra e kredas d'in a lavare Jill keit ha ma tiverke an deiz neuziou ar c'hornandon. Hag en em gavis va-unan e-tal taolvaen Park Lear, gand an avelig kenta hag an douar o tihuni.

... Kannerezed, rôit ar peoc'h da goun Mona, ha pedit Doue evit hec'h ene, evit na zeuio ket da gantreal d'abardaez war riblou al lenn ha da lakaat spont e-touez ar re veo.

Yann ar Fusteg.

(brezoneg gand Erwan Berthou).

# Gwarizi

Edont o-zri o tont en-dro, hag an abardaez o koueza. Dioustu m'en em gavjont eun tammig er-maez d'an engroez, e kerzas Erwan en tu kleiz da Vonika, rak Herri a gerze en tu dehou, abaoe m'o doa douaret.

War al lestr, e oa chomet Herri azezet tost d'ezi, hag Erwan en doa ranket chom en e sav, oc'h ober van da sellout ouz ar mor, o sellout outo... outi.

Abaoe ma oant pignet er c'harr-hent-houarn e Kraon, n'o doa rannet ger ebet. Nemet Erwan, prenet gantan ar bilhedou, en doa astennet da beb unan e vilhed. Herri a lakaas e hini e godell e chupenn, ha Monika he hini en he sac'h-dourn nevez flamm, ha serret he doa buan ar c'hloched lugernus... krik !... Evid Erwan, miret en doa an holl amzer e vilhed en e zourn damserret, ma oa aet blot gand ar c'houez.

Kemend-all war al lestr. Nemet Herri, ar wechman, en doa prenet ar bilhedou. Keroc'h int eget ar bilhedou hent-houarn. Ha gloazet oa bet Erwan beteg e doun e ene.

Sul d'abardaez war gêr, ha gwrez miz eost war baveziou digompez ar porz-marc'hadourez. Skedou an heol diweza e roufennou ledan an dour lufr druz lezirek.

Ha ne voe lavaret netra kennebeut goude. O treuzi ar roudennou e kerzas an daou-se a-gevret adarre.



Ha setu ma lavaras Herri eun dra bennak e pleg he skouarn. Hag int o-daou da vousc'hoarzin.

An Herri-se, gand e zremm ruz, e gasketenn garrezennet a-dreuz, e guchennadou-bleo war e zivoc'h, e vragou voulouz...

Gwir eo, paour kaez Monika, n'out ket gwisket kalz bravoc'h. Da votou ler moan kammet ar seul anezo, da loerou melen didoullet gant neud sklaeroc'h a-us d'az ufern, da vroz teuc'h, da dog nevez marc'hadmat ac'h eus aozet da-unan, ha da sac'hig ler nevez, re lufr evit da zilhad. Hogen, Monika out ivez.

Pignet ganto an diri, e pignont adarre e traon ar Vali, ha neuze el « liorzou du », a-hed tu ar c'hastell. Breman e fell da Erwan kaozeal ganti. Kalz tud a zo azezet war ar bankou, ha bugale o krial o steki ouz o divesker.

Porz-brezel... martoloded... ar pont bras skeudennet e dour ar stêr... archerien war ar pont bihan... eno Rekourans tenval o virvi dindan an oabl aour.

Neb amzer ne dremenas, ha sed i e-tal Dor Gonk, ha straed an Nor islonket dindano.

Eun tammig en tu-hont da arzao an tramgirri e kimiadjont...

O pignat gant krec'h ar Peder Milin e trôas Erwan e benn d'o gwelout. N'o gwelas ket.

Ne oa nemet 17 vloaz, ha Monika 18, hag Herri 26. Hogen disliv oa e zremm, dilhad kempenn a oa gantan, botou mat eun tammig uzet hepken ar seul anezo, hag eun tog nevez ivez en doa prenet daou ugent lur e straed Siam en derc'hent... ha desket e oa ivez... ha seven... ha d'ezan neuz eun denjentil... ha dereat... e-lec'h Herri...

Roparz HEMON.

## Envorennou Twm o'r Nant

***Twm o'r Nant** (diouz e wir ano Thomas Edwards) a zo brudeta saver peziou-c'hoari Kembre. Ganet e voe e 1739, e Pen Porchell, e Llan Nefydd. Paour meurbet e oa e gerent, hag e rankas labourat kalet e holl vuhez, evel ma vo gwelet en « Envorennou »-man. D'an 3 a ebrel 1810 e varvas.*

*O c'hortoz kaout troidigeziou diwar e bennoberou, ez embannomp hizio ar skrid ma tispleg e-unan, eeun ha birvidik, istor e vuhez.*

# Envorennou Twm o'r Nant

## Istor buhez THOMAS EDWARDS

BARZ
GWECHALL EUS NANT, E KICHEN NANTGLYN
KONTELEZ DINBYCH (1)

**Skrivet gantan e-unan, en e 67 vloaz. Mervel a eure e Dinbych e miz Ebrel 1810, d'e 71 bloaz**

**Peogwir o deus meur a hini va aliet da skriva istor va buhez, abaoe va ganedigez, pe gentoc'h adal ar c'houlz ma'm eus sonj mat, me, diouz va zu, gant spi na vo kement-man eur wall-skouer da zen nag eun dismegans ouz an Hollc'halloudeg, am gwarezas ouz lies a zarvoudou risklus diwar va daou vloaz hanter betek hizio, dre ma'm eus klevet va zad ha va mamm ha tud all c'hoaz, d'ezo eun anaoudegez piz eus va derou, em eus kredet lakaat dre skrid kement eus an traou penna a glevis, pe a gavis em envor, diwar va fenn va-unan.**

(1) Kontelez Dinbych (hanternoz Kembre).

**MABEREZ**

Da genta bugel oun ganet d'am zad ha d'am mamm. Dont a ran a-berz mamm eus tiegez *Prysied* Maner *Iolyn*, hag, a-berz tad, eus gouenn ploueziz traonienn *Clwyd;* da lavarout eo *Cawryd, Cadfan* hag all, nemet ez oa aet ar rumm-se da dud dister araok d'in sevel anezan. Bez' ez oant, an darnvuia anezo, peorien ha tud dizesk, e kement a sell ouz gouiziegez al levriou, hogen ar skiant natur voutin a oa enno, evel er groua-durien all. Diwarno ez oun bet ganet d'ar vuhez en eul lec'h a anver *Penparchell* Izela *, e parrez *Llanne-fydd*, war eun douar hag a voe eus madou *Iolo Goch*, aotrou *Llechryd :* ti heman oa *Coed y Pantwn ;* ha beziet eo bet, hag e vibien ivez, e *Monachlog Eglwsegl* tost da *Llangollen*.

Hogen, evit distrei, hervez va ger, da gement a sell ouz va c'hildroadou da zont, gwirhenvel eo e teujod, e ti va zad ha va mamm-goz da skuiza gand an torrad a-seurt ma 'z oamp-ni. Ret e voe d'am zud diloc'h d'ar penn all d'ar vro en eul lec'h anvet *Coed Siencyn*. Tre-menet e voe eno eur bloavez pe ouspenn araog ar reo bras ma voe ker kenan ar beva. D'an nevez-amzer warlerc'h e teujod d'an *Nant,* tost da *Nantglyn*, war harzou parrez *Henllan :* bez' ez eus eno eul lec'h d'ezan da ano *Cwm Pernant* pe *Gwm Abarnant*. Eur *Sion Parry*, gwerzaouer, a oa perc'henn al lec'h-se. An *Nant*, da lavarout eo *Nant* Izela, a zo eur rumm a dri zi en draonienn-se. En *Nant* Uhela edo tud,

* Ar ger *Penparchell* a deu diwar dreuz-envel al lec'h ; rak *Pen Parc Llwyd* eo e tleje beza, peogwir *Iorwerth Llwyd* oa ano *Iolo Goch*, ha d'ezan edo an atant-deog-se, ha lesanvet e voe evel-se ken na zeuas tud ar vro da dreuzkemma *Pen-parcllwyd* e *Penparchell*.



d'ezo eur paotr d'ar mare end-eeun m'edon-me krog da greski. Trec'h oa d'hor re-ni o brud hag o danvez, o veza n'edo en tiegez-se nemet daou a vugale, e-skoaz an dek ma'z oamp-ni ; sede perak e voen-me galvet *Twm o'r Nant* hag hennez *Tomas Williams*.

Hogen a-raok d'in tec'hout re bell diouz ar penn kenta, sonj am eus, p'edon a-vec'h krog em pevar bloaz, ez oan o tont gant mamm eus ar stivell, a ger-c'hat dour. An ti-skol oa bet kempennet ar c'horn ane-zan, war eiz metr hed pe war dro, e doare da virout ouz an avel da zibrada an dôenn. Ha me, e-lec'h mont da heul va mamm, ha sevel gand an dôenn betek lein an ti. Eun eontr d'in, breur d'am zad ha va fae-ron, a zeuas e-biou d'in, ha me da lavarout : « Sell aman, tata, pelec'h emaoun-me ! » Hag hen, en eur gomz brao ouzin, gand aon na zeujen da sponta ha da derri va gouzoug, a zeuas hag am c'hasas d'an traon. Ne ouezas va mamm tra d'ar poent-se da vi-rout na grogfe enni ar spont, brazez evel m'edo diwar he zrede bugel.

A-barz nemeur goude, sede va mamm d'am lezel, me ha va c'hoar, er gwele hon-unan, diouz ar beure, evit mont, war eur gefridi bennak, beteg ti eun amezeg. Dihun a ris ha staga da c'hervel « mamm » hep kavout respont digant den. Ha me neuze ha gwisha va botou em zreid ha va zog em fenn da vont da di mamm-goz e noaz-beo. Mamm goz a bakas krog ennoun hag am lakaas en eur gwele tomm. Hep dale sede va mamm o tont — diskredi a rae pe-lec'h e c'hellen beza — gand va dilhad en he zavan-jer hag ar wialenn vezo en he dourn. Bez' e voe eno eur gwall reustl : unan ouz va gwarezi hag eben ouz va c'hastiza. Bet ar pez a garo, tenna a ris va buhez a dre o daouarn. Dre ma kresken, e taole va mamm

evez bras warnoun : ne greden na toui nag envel Doue diwar c'hoari ; hag, a drugarez Doue, ar gelennadurez-se a gendalc'has ennoun, e gwirionez, atao.

P'edon bihan e veze ennoun doujans da Zoue hag aon bras, ma teuje d'in gervel an diaoul, na zeredje raktal d'am samma.

## AMZER-SKOL

A-benn eur pennad, — edon war-dro c'houec'h pe seiz bloaz, — e teuas da *Nantglyn* eur skol-digoust. Mont a ris eno da zeski al lizerennou. E-mesk koz wragez akuit eus ar vro, avat, ez oa savet brud bras e tlee ar vistri-skol mont kuit gand an holl vugale pa vijent deuet bras, en abeg m'o doa ar re-man rôet o ano. Bet ar pez a garo, n'em eus ket klevet e vije aet kuit hini ac'hanomp; ar vrec'h avat a zeuas, ha me d'ar gêr, klanv. Goude pareet anezi edon re grenv da ginnig koll labour hag amzer evit mont d'ar skol; ret e voe d'in deski kas an oc'hen ouz an alar ha labourat kentoc'h eget deski lenn. Hogen va mamm a gounae d'in alies-tre al lizerenneg.

Edon a-benn neuze war-dro eiz vloaz; en hanvez-se ez is adarre d'ar skol e-pad teir sizun; kerkent ha ma'm boe desket digej eur ger benak e savas ennoun c'hoant bras da skriva; kutuilh a ris irin skao d'ober liou hag e stlabezen gantan an enebennou-levr a gaven da bep mare. Dre zegouez, eur stal e kêr a grogas an tan enni ha losket e voe hogozik holl, nemet eun draïg bennak hag a voe saveteet. E-touez an traou losket, va mamm a brenas evit daou wenneg eur yoc'had paperennou, devet ar c'horniou anezo, ha gwriat a eure



d'in eur c'haier. Mont a ris beteg ar gov da *Waendwysog* hag hen a skrivas d'in al lizerenneg e penn uhela ar pajennou. Gand aked bras e talc'his da leunia an holl baper evel gant skrabadennou brini. Kaout paper ha liou hag eur c'haier bennak digant heman hag henhont a ris betek deski lenn ar c'hembraeg hag hen skriva war eun dro.

## AN AWEN O C'HOUEZA

Skriva a ris kalz a varzonegou ha daou levr *interlude* (2) a-raok va nao bloaz; hag o welout pegen deskidik ez oan e teue hen-man-hen da damall d'am c'herent n'am lakaent ket war studi ar saozneg. Diwar hir bromesaou va lezel a rejont evelato da vont d'ar skol e kêr. Pemzek deiz e voen eno o teski saozneg, ha sede holl. Ret e voe d'in distrei d'ar gêr d'ober eun dra bennak a-benn gounit va bara hag e sell da veva ar vugale all.

Ken direiz edo avat va c'hoant da zeski ma kendalc'his ganti dalc'hmat. Pa zeuen eus ar park d'am pred ez aen d'ar ganastell. Eno oa ganen paper en eun diretenn hag e stagen da skriva daoust d'ar boan a lakae an holl d'ober d'in kemer boued. D'am gwella, gwall alïes e tapen krog en eun tamm bara hag

(2 *Interlude:* ar ger-se, kemeret diouz ar saozneg gant Kembreiz a dalv kement a « dazc'hoari », e galleg « intermède ». Ne ve ket mat fazia diwar ar ger-se. Peziou c'hoari *Twm o'r Nant* a zalc'h e mouladur *D. Jones, Merthyr*, 1848-1850 etre 56 ha 64 pajennad. Sed aman an talbennou anezo : *Ar Barzoneg Babilonad ; Peder c'holonenn ar Stad ; Plijadur ha Doan ; Danvez ha Paourentez ; Tri Galloud ar Bed ; Kribennou ar Bed.* An eil eus ar peziou-c'hoari miret en dastumadenn-se a rôer evel pennoberenn Barz an Nant.

amann, ha kement-se gant kalz a drouz, dre na gemeren ket laez pe soubenn e-lec'h amann.

Eun dro avat m'edon o kas an denn gand ar c'hleuz, eur spernenn pe eun draenenn a rogas d'in lost va chupenn. Ha va zad d'am skandalat ha da skei ganen, en eur rebech d'in edo gwell ganen dournata va faperennou an diaoul eget trouc'ha an drein a roge d'in va dilhad hag a ziframme gloan an denved. Ha me ha touï, en eur zifronka, e taolfen en tan, mar dafen ken d'an ti, an holl baperennou. Hag aheurtet evel m'edon, en nozvez-se endeeun, e loskis eun dournad skridou, daoust pe seurt ez oant.

War dro dek vloaz edon a-benn neuze ; ha daoust d'in beza losket al levriou, e kendalc'he an temz koz da leski a-hend-all gand ar c'hoant derc'hel da firbouchal paperennou. Dont a ris da vignon gand eur barazer koz, tost da *Nantglyn*, hag a oa tûet bras war skriva labouriou gwerzaouriez : barzonegou, kanaouennou hag all.

Nebeut amzer da c'houde e teuis da vignon gand eun all, ken trôet all da zastum levriou. Heman oa o chom e *Pentre 'r Foelas*. Lenner oa er chapel da sul ha botaouer war ar pemdez. Presta a eure d'in meur a wech levriou koz. Hag, e giz pe c'hiz, e teskis skriva madik a-walc'h diouz doare boutin ar vro trowar-dro.

A-c'houdevez ez is da vignon gand eun all, eur barz anezan, hep gouzout na lenn na skriva. Awenet dreist oa e spered war ar barzonegou teir pe beder gwerzenn. E lesano oa *Twm Tai yn Rhôs*. Sevel a reas d'in eun *englyn* da lakaat en eul levr am boa, anezan eun dastumadenn varzonegou :

*Twm Ifan, wiwlan alwad, — yn bwer*
*A biau 'r darlleniad ;*
*Heliai gerddi i lenwi 'r wlad,*
*Dew gywaeth rhwng dau gauad.*

Twm Ifan, dellezek-dreist e c'halvedigez, — barrek
A biaou al lennadur ;
Dastum a rafe soniou da leunia 'r vro,
Puilh zanvez etre daou c'holo.



*Twm* pe *Thomas Evan* eo a skriven va ano kent mont e-pad pemzek deiz d'ar skol da zeski saozneg. Neuze avat e voen lesanvet *Thomas Edwards*, dre ma ' z oa *Evan Edwards* ano va zad ; ha ne veze nemet ar vastarded hag a zeuje dindan an ano kenta. Petra bennak, an enor am boe da veza sekretour ar barz koz. Pa save eur barzoneg, hen derc'hel a rae dindan envor betek ma teuen beteg ennan. Ha pa veze ar c'hoziad o tisplega e labour, me a stage awechou da vreutaat ouhn ha ne vije ket gwell an traou en doare-man-doare. Dare oa d'an hini koz kaout kas ouzin dre ma vezen o vourevia e labour.

## WAR DREUSTELIOU AR C'HOARILEC'H

A-raok d'in beza daouzek vloaz, sede m'en em vodas seiz a baotred yaouank *Nantglyn* da c'hoari *interlude*. Va c'hemer ganto a rejont, va zad ha va mamm etre plijet ha displijet, da c'hoari eur roll plac'h yaouank, dre ma'z oa d'in gwella mouez ar vro tro-war-dro da gana. Bez' e teskis ar roll, en eur baea bier a zonedigez vat d'eur paour, e *Bach* tost da *Felyn Segrwydd* ma tispignis eno va c'houec'h gwenneg kenta e bier. Deski a rejomp evel-se c'hoari peuzvat diouz giz an amzer-se. Krennard evel m'e-

don, ken youl ennoun nemet da lenn ha da skriva, ez oan eur mailh war ar c'han. Sevel a ris eun *interlude* (war zanvez « Priedelez Speredel », eul levr gand Yann Bunyan) hogos penn da benn, ha kement se hep gouzout da zen. Hogen tremen a eure dre *Nantglyn* eur c'hrennard eus Enez *Vôn* hag a chomas da loja. Bez' ez oa war e studi hag eun tamm danvez barz ennan. Ha me, ken hegarat ha tra, da ziskouez d'ezan kement am boa savet. En eur vont kuit avat e kasas gantan al lodenn vrasa eus va levr. Darbet e voe d'in neuze digalonekaat da sevel gwerzenn ebet ken.

War dro va zrizek vloaz ez is adarre gant paotred yaouank all eus kosteziou *Nantglyn*. Bez' ez oan abenn neuze barrekoc'h egeto war al labour-se. Dont a eure va fleg da veza re anat evit gallout e guzat. Heman hag henhont a stage da gavout abeg ennoun dre ma'z oan barz. Va zad ha va mamm a skandale garo o veza ma raen c'hoarzin goap ouzin. Hogen ha pa vije bet c'hoaz, ha d'in va-unan ha d'am zud, gwasoc'h abeg a zismegans pe a c'hoap, barz eo e voen.

Sevel a ris eun *interlude* araok dont d'am pevarzek vloaz leun. Pa glevas va zad ha va mamm, ne doa mui peoc'h ebet d'in da gaout. Ne fellas ket ken d'in avat teurel va labour en tan ; hen rei a ris da *Hugh a Langwm*, barz brudet en amzer-se. Mont a reas da *Llandyrnog* d'e werza daou skoed da baotred yaouank ar vro. Ar re-man a c'hoarias an *interlude* en hanv war lerc'h. Me avat n'em boe tra evit va labour nemet eul lommad bier pa zegouezen gand ar c'hoarierien. Kement-se, goude meur a dra all, oa peadra da virout ouzin da sevel pez ebet hiviziken, ma'n dije netra gellet dont a benn a se.



## DIWAR GWALL DEODAD KANNOU

* Daou *interlude* all a savis, unan evit tud *Llanbedr*, Traonienn *Clwyd* hag eun all evit paotred yaouank *Llanarmon* en *Iâl;* unan war desten « Lorgnez Naaman » hag egile diwar benn « Ar Pilpouserez », anezan evel eun eil aozadur eus labour *Richard Parry* eus an *Diserth*. — P'edon yaouank, edo ennoun kement a ernez pe a c'houezded da werzonia ma saven eur son hogos war gement tra a welen. Eun taol chans eo bet d'in ne vije bet kavet den d'am c'hanna pe d'am labezi en abeg d'am gwall deod. Aon bras o doe va zud na c'hoarvezje kement se ganen, nemet evez a rafen da chom hep pleustri eun hevelep hent. Eun dro m'edon gant keneiled ken drouk ha me, e tegouezas d'in leuskel eur gomz gadal en eul lec'h ma'z oa tri pe bevar c'haredig, boas da ambroug eur plac'h yaouank, amezegez d'in, hag a oa o chom en eun tiegez a anved an *Ty Celyn*. Ha me ha lavarout em diviz eo [riboded] an *Ty Celyn* eo ez oant. Ar plac'h yaouank am c'hlevas hag a gemeras kas ouzin abalamour d'am geriou kriz. Eur breur oa d'ezi, eur gwall emganner anezan. Sevel a reas-hen a-du gand e c'hoar d'am c'hastiza. Eur sul da noz e chomas d'am gortoz war va distro eus *Nantglyn*. Hon hent d'eomp hon-daou a oa dont a-gevret d'ar gêr gand ar wenodenn. Lakaet en doa en e benn va c'hanna ha gantan en doa eur penn-baz dero mattre da gas an dra da vat. Goude eur rendael bennak en hent, sede hen ha teurel e vaz d'an douar hag en em lakaat e noaz dibourc'h. Ha me, diouz va zu, ha tenna tog ha chupenn ha tapout krog en e vaz. Hen

* E notenn er skrid kembraek.

neuze a yeas d'ar c'harz hag a embregas eur peul. Ha ni ha staga da skei garo spontus. Goude skei eur pennad ez oa aet hor bizier e skolp ha berr a-walc'h an tamm anezo. A-wechou edomp kouezet d'an douar, o kenderc'hel daoust da se da skei. Eun niver a arvesterien a zeuas en o fenn hon dispartia. Hen avat ne felle ket d'ezan beza miret. A-unan eta e tennjomp adarre peuliou, ha kann a voe ken n'hellas mui chom en e sav : anat eo chomet ar c'hleizennou warnan ha warnoun betek hizio. En diwez avat, leunwad evel m'edo, e geneiled a-unan a dapas krog ennan d'e gas d'ar gêr, ha gwall glanv e voe, lod zoken o sonjal e varvje. Antronoz e voed nec'het gantan, ha me neuze ha tec'hout dre ar menez da *Bentre'r Foelas* davet ar c'hoziad *Sion Dafydd* da studia levriou koz. E-keit ha ma'z oan o lenn war eur c'houfr ouz eur fenestr e kleven eur c'houez krenv. Sonjal a ris, eun drâig, edo gand ar c'hoziad an dra-man tra o vreina a-drenv ar c'houfr. Goude klask, avat, va brec'h eo a flaerie, ken bronduet oa bet er c'hrogad. Diwar neuze, goude beza bet louzaouet gand eur vaouez, e voen pemzek deiz war dec'h, pe ouspenn, e parrez *Bryn Eglwys* en *Iâl*, en eul lec'h a anver *Penau'r Banciais*, a-wechou o tourna, a-wechou all gand an alar, o sevel kleuziou ha pep tra ret, ha dibaouez war evez na zeufe den da c'houzout va zaol. D'an diwez e tistrôis d'ar gêr. Krog oa an hini all da sevel diwar e wele. Eun tamm prosez a voe klasket ober d'in ha netra ken. Da heul an tabut-se avat ha diouz goulenn va mamm e paouezis a en em ganna e-pad pell amzer, gand aon na zegouezje ganen eun dra bennak gwasoc'h.



**KARANTEZ HA GOARIVA**

Hogen diwezatoc'h, o veza ma teue va fleg-barz da veza didrec'hus e savis adarre eun *interlude*, war an desten « Jakob o laerez bennoz Esaü ». C'hoariet e voe ganen ha paotred yaouank *Nantglyn*.

Ober a ris goude-se *interlude* « Jane Shore ». Heman a voe c'hoariet da genta gant paotred yaouank *Llanefydd* ha, war o lerc'h, gant re *Llanbedr*, Traonienn *Clwyd*.

E-tro va ugent vloaz e savis eun *interlude* a-zivout « Kaïn hag Abel » da c'hoari gant pevar den. Me eo a reas ar pevare gant paotred yaouank *Llansanan* ha kenderc'hel a rejomp ganti a-zoug ar bloaz.

Goude-se avat, en abeg da rebechou va askre hag ivez dre ma karen eur plac'h yaouank trôet bras gand ar relijion, endra ma teuen kuit eus eul lec'h a anver *Roe Wen*, e-kichen *Tal y Cafn*, e taolis tog Yann ar Sec'h (3) dreist bourz ar vag am c'hase da *Afon Conwy*.

Em pevar bloaz war-nugent e timezis d'am gwreg d'an 19 a viz C'houevrer er bloavez 1763. Hag eur verc'h a voe ganet d'eomp en hevelep bloavez d'ar c'houec'h war-nugent a viz Kerzu.

(*Da genderc'hel*). Trôet diwar ar c'hembraeg gand ABEOZEN.

(3) *Yann ar Sec'h* a zo eul lesano rôet e lec'hiou 'zo d'eun den piz. Ar roll-se a gaver e peziou c'hoari *Twm o'r Nant*, ha teurel dreist bourz tog Yann ar sec'h a zo evitan kement ha kuitaat ar c'hoariva.

# Tonkadur Bugale Lir

## 1 — LIR HA MERC'HED OILIOLL ARANN.

A-zivoud istor an De Danann, diwar amazer an emgann e Taillten (1):

Eur vodadeg a rejont gant tud deut eus pep korn ar pemp rannvro. Hag e lavaras ar pennou-bras:

— Gwell e ve d'imp, emezo, kaout eur roue hepken o ren warnomp eget beza rannet evel breman, hag oc'h ober gwazoniez da galz rouaned en Iwerzon.

E-touez ar re a oa engortoz beza anvet da roue e oa Bodb Dearg mab an Dagda (2), hag Ilbreac'h a Eas Ruaid, ha Lir a Lez Fionnac'haid, ha Midir Balc'h a Vri Leit, hag Aengus Og. Evid Aengus Og, gwell e oa gantan chom evel m'edo, ha ne felle ket d'ezan beza roue.

An uhelidi a reas kuzul etrezo, ha sed a voe divizet: rei ar rouantelez da vab an Dagda, Bodb Dearg,

(1) En emgann Taillten e voe trec'het meuriad an De Danann gant meuriad mibien Milead. Diwar neuze e voe ar reman ar vistri en Iwerzon.

(2) An Dagda a oa penn bras an De Danann.



diwar tri abeg: en abeg d'e dad, en abeg d'ezan e-unan, hag o veza ma oa-hen an hena eus e vreudeur.

Pa glevas Lir kement-se, ne blijas ket d'ezan an dibab. Hag e kuitaas ar vodadeg hep kimiad. D'ezan, war e veno, e vije bet dereat rei ar rouantelez. Bodb Dearg a voe lakaet da roue evelato. Hag e vennas ar re all mont war-lerc'h Lir, lakaat an tan war e di, hag e c'hloaza hen e-unan dre ar goaf hag ar c'hleze, pa na sente ket ouz an hini a oa bet rôet d'ezan ar veli hag ar rouantelez.

— Arabat d'imp hen ober, a lavaras Bodb Dearg. En em zifenn a rafe. Ha daoust n'en deus ket pleget d'in, kement-se ne vir ket ouzin a veza roue.

Hir amzer a dremenas, hag e chomas an traou e-giz-se. En diwez, droukverz a c'hoarvezas gant Lir. E wreg a varvas goude teir nozvez ma oa klanv. Izel e kouezas spered Lir abalamour d'ezi. Hag eur bras a zarvoud e voe maro ar vaouez-se en hec'h amzer.

Dre Iwerzon a-bez e redas brud a gement-se. Betek tizout ti-meur mab an Dagda, ma edo tolpet holl a-gevret uhelidi an De Danann.

Bodb Dearg a lavaras :

— Ma kar da Lir e vo talvoudus d'ezan va skoazell ha va c'heneilded hiviziken, breman m'eo maro e wreg. Rak aman en ti-man ez eus teir flac'h yaouank, ar gwella neuziet hag ar brava stummet hag ar brudeta a Iwerzon, Aob, Aoife hag Ailbe, merc'hed Oilioll Arann, hag ivez merc'hed va c'halon.

Gwir oa, a respontas an De Danann, ha mat en doa lavaret.

Kannaded a voe kaset neuze davet Lir, da gemenn d'ezan, ma karfe anavezout beli mab an Dagda, e vije rôet d'ezan da wreg unan eus e adverc'hed. Da e voe gant Lir. Ma loc'has antronoz eus Lez Fionna-

c'haid, hanter-kant a girri gantan, da vont dre an hent berra da Lez Bodb Dearg. Hag e hetas pep mad d'ezan, ma voe laouen hag hegarat holl dud ar palez outan. Ha mat e voe servijet ha maget Lir hag e dud en noz-se.

Edo teir merc'h Oilioll Arann en hevelep gwele gant rouanez an De Danann, gwreg Bodb Dearg, hag a oa advamm d'ezo.

Bodb a lavaras da Lir :

— Dibab an hini a blij d'it.

— Ne ouzon ket, eme Lir, pehini eo ar wella. An hena, avat, eo ivez an uhela, hag hounnez a zibaban.

— Ma! a lavaras Bodb, Aob merc'h Oilioll eo an hena, ha rôet e vo d'it mar kerez.

— Karan, emezan.

Hag e kouskas Aob gant Lir en nozvez-se.

Diou sizunvez e vanas Lir e ti ar roue. Ha neuze mont kuit gant Aob d'e di-hen, da lida eun banvez roueel bras.

Nebeut amzer goude e teuas ar vaouez-se da veza dougerez. Ha daou c'hevell a c'hanas, eur verc'h hag eur mab, a voe graet Fionnguala hag Aod anezo. Dougerez e voe adarre, hag e c'hanas daou vab, Fiac'hra ha Conn. Evid ar vamm, mervel a eure e gwilioud. Ha ken enkrezet e voe Lir ma vennas mervel ivez, ha ma vije marvet, paneved ar garantez a zouge d'e vugale.

Pa zeuas ar c'helou betek palez ar roue, e reas an dud eno teir lenvadenn d'an adverc'h o doa kollet. Bodb Dearg a lavaras :

— Keuz hon eus d'ar plac'h-se, en abeg d'an den mat m'hor boa he rôet d'ezan, rak anaoudek omp en e genver en abeg d'e vignoniez ha d'e lealded. Ne vo ket trouc'het hor c'heneilded, evelato; rak he c'hoar Aoife a rôin d'ezan da wreg.



Pa glevas Lir, e teredas raktal da zimezi gand ar plac'h-se; eureudet e voent, hag e teuas d'ar ger ganti. Stad a reas Aoife eus bugale Lir hag he c'hoar. Nikun n'helle, e gwirionez, gwelout ar vugale-se hep rei d'ezo raktal holl garantez e ene.

## II — EREZ AOIFE.

Alies meurbet e teue Bodb Dearg da Lez Lir dre garantez ouz ar vugale. O c'hemer a rae en e di e-pad hir amzer, ha neuze o lezel da zistrei. Ha pa veze lidet Banvez an Oad (3) gand an De Danann e Lez Lir, er vugale-se e vourrent en abeg da gened hag eeunded o c'horfou. E gweleou dirag o zad e kouskent, ha boas oa heman da sevel pep beure ha mont da c'hourvez e-touez e vugale.

Sed a c'hoarvezas koulskoude : eun tan a erez a grogas e kalon Aoife abalamour da gement-se, hag e sellas ouz bugale he c'hoar gand enebiez ha kasoni. An neuz a reas da veza klanv e-pad an darn vrasa eus eur bloaz. Ha goude-se, eun argarz taol gwarizi ha gourven a eteuas a-enep bugale Lir.

Eun deiz e lakaas sternia he c'harr, hag e kasas

(3) War-lerc'h emgann Taillten, e voe trec'het an De Danann adarre, en emgann Druim Ligean. Eur vodadeg vras a rejont e ti-meur ar Boinn, dindan leviadur an hudour-meur Manannan. Eno e voe divizet ganto en em skigna dre dorgennou ha kompezennou Iwerzon, ha beva eun tammig e-giz ar gornandoned war lanneier Breiz. Banvez an Oad a voe unan eus an tri banvez bras aozet gant Manannan evid e genvreudeur.

ar vugale ganti. Hag hi en hent etrezek ti he zad. Fionnguala ne felle ket d'ezi mont, o c'houzout e klaske Aoife ober droug d'ezo pe o laza: dre he hunvre he doa gwelet ar menoz trubard a ziwane e spered Aoife. Ne oa ket, avat, evit herzel ouz an tonkadur a oa engortoz eviti.

War an hent e lavaras Aoife d'he zud :

— Lazit, emezi, pevar bugel Lir, o deus lamet diouzin karantez o zad. A bep seurt goprou ho pezo diganin.

— Naren, emezo, evit ganimp-ni ne vint ket lazet. Eun torfed fallakr out mennet da ober, ha keuz az pezo da veza e ziskuliet.

O welout na sentent ket, e tennas he c'hleze da laza hec'h-unan bugale Lir. Hogen he gwregelez, hag he laoskentez natur, ha gwanded he spered a viras outi. Evel-se ez ejont war-du ar Reter betek glann Loc'h Dairbreac'h, hag eno e harzjont o c'hezeg.

Neuze e kemennas Aoife da vugale Lir mont da gouronka ha da neunvi war al lenn. Mont a rejont. Dioustu m'o gwelas war an dour, e stokas Aoife outo gand eur wialenn hud drouizel, m'o lakaas da bevar alarc'h kaer gwenn-kann.

Neuze e trôas pevar bugel Lir o dremm daved ar vaouez. Fionnguala a gomzas outi evel-hen :

— Fall an torfed ac'h eus graet, Aoife, hag eun taol ganas eo beza hon distrujet heb abeg. Talvezet e vo d'it hep mar. Ha koueza a ri abalamour da se. Rak n'eo ket brasoc'h da c'halloud-diskar eget drouizelez hor c'heneiled. Lavar d'imp eta peur e vo termen d'hor reuz.

— Hag e rin, eme Aoife. Ha gwaz a se d'eoc'h p'hoc'h eus goulennet. Sed an termen a lakaan d'ho poan: pa vo unanet Maouez an Dehou gant Gour ar C'hleiz (4); da lavarout eo, pa vo unanet Lairgnen mab Colman, mab Cobtac'h, mab roue Connac'ht, ha Deoc'h merc'h Fingin, mab Aod Alainn, roue Muma. Ha peogwir hoc'h eus goulennet, mignon ebet na galloud ebet ne c'hello lemel ar stummou-se diwarnoc'h ken na viot chomet tri c'hant vloaz war Loc'h Dairbreac'h, ha tri c'hant vloaz war froud ar Maoil, etre Iwerzon hag Alba, ha tri c'hant vloaz e Iorrus Domnann hag Inis Gluaire Brendainn. Ha sed ar pez a c'hoarvezo ganeoc'h.



War se, keuz a zeuas da Aoife, hag e lavaras :

— O veza na c'hellan ket ho frealzi nag ho tiboania hiviziken, ho prezeg a virot; ha gwerziou klemvanus a ganot, m'o devo mibien an Douar c'hoant da gousket ouz ho klevout, ha kanerez ebet ne vo par d'ho hini. Ho skiant hag ho poell a vano ganeoc'h, ha n'ho pezo doan ebet o veza e stumm evned.

Hag e kanas ar ganenn-man :

— Kenavo d'eoc'h, bugale Lir,
Gwenn ho tremmou, simud ho teod,
Brasat reuz da yaouankiz flour
Gortoz nao c'hant vloaz war an tonn!

## III — KASTIZ AOIFE.

War-lerc'h ar ganenn-man e voe sterniet he c'harr da Aoife, hag hi ha mont davet he zad. Degemeret mat e voe gand uhelidi al lez. He zad a c'houlennas perak n'he doa ket kaset bugale Lir ganti.

(4) An Dehou, da lavarout eo ar C'hreisteiz ; hag ar C'hleiz, da lavarout eo an Hanternoz ; hervez Kelted tra-mor hag enezidi Sun ha Molenez e Breiz.

— Toui a ran d'it, emezi, n'out ket karet gant Lir. Ha ne gred ket kas d'it e vugale, gand aon na vefent dalc'het ganit.

— Souezet oun a se, a lavaras Bodb Dearg, rak ker-oc'h eo d'in ar vugale-se eget va bugale-me.

Hag e sonjas Bodb Dearg ennan e-unan e oa eun taol trubarderez he doa c'hoariet ar vaouez-se ouz ar vugale. Kannaded a gasas war-du an hanternoz da Lez Fionnac'haid.

Lir a c'houlennas perak e teuent.

— Da gerc'hat da vugale, emezo.

— Daoust ha n'int ket degouezet a-unan gand Aoife ? emezan.

— N'int ket, eme ar gannaded, hag hervez ma lavar Aoife, te eo ac'h eus miret outo a vont.

Doaniet hag enkrezet e voe Lir o klevout ar c'helou-se. Rak meizet en doa e oa bet mac'hagnet pe lazet e vugale. Paket e voe e loened da Lir antronoz beure mat, hag en hent, etrezeg ar mervent, betek ma tizas glann Loc'h Dairbreac'h.

Pa welas ar varc'hekadeg o tont, e kanas Fionnguala ar ganenn-man :

Ra vo deut mat ar varc'heien
A welan tost da Loc'h Dairbreac'h.
Eur strollad nerzus, kevrinus
A zo deut breman war hol lerc'h.

Degouezet e-kichen ar ribl, e verzas Lir e oa gand an evned-se moueziou tud, hag e c'houlennas perak.

— Klev 'ta neuze, Lir mab Lugaid, eme Fionnguala, ez omp-ni da bevar bugel strobinellet gant da wreg ha c'hoar hor mamm dre erez ha gwarizi.

— Ne c'heller ket, eme Lir, lakaat ho stumm-den da zont warnoc'h adarre ?

— Ne c'heller ket, eme Fionnguala, ha ne c'hello den mont war hor skoazell ken na vo unanet Maouez an Dehou gant Gour ar C'hleiz, en amzer ma teuio ar Feiz hag an doueegez en Iwerzon.



Pa glevas Lir hag e dud, teir lenvadeg a c'hlac'har, a geuz hag a anken a rejont etrezeg an nenv.

—Ha c'houi a fell d'eoc'h, eme Lir, dont ganimp, pa 'z eo chomet ganeoc'h hoc'h envor hag ho skiant?

— Ne c'hellomp ket, eme Fionnguala, mont kevret gant den hiviziken; hogen hor yez, ar gouezeleg, hon eus c'hoaz; hag e c'hellomp ober kanerez klemvanus, ma vo boemet tud an douar ouz hor c'hlevout. Chomit ganimp en noz-man, hag e kanimp evidoc'h.

Lir hag e dud a chomas da selaou ouz kan an elerc'h war c'hlann Loc'h Dairbreac'h. Hag e vanjont kousket en diwez. Antronoz vintin e savas Lir da vont da Lez Bodb Dearg.

Tamallet e voe d'ezan beza deut heb e vugale.

— Siouaz, eme Lir, me n'eo ket na felle ket d'in kas va bugale aman. Hogen Aoife, da adverc'h ha c'hoar o mamm, he deus o zrôet e pevar alarc'h gwenn-kann.

Skrija a reas Bodb o klevout ar c'helou-se. Rak anaout a rae e oa gwir. Hag hen da rebech start Aoife:

— Gwasoc'h, emezan, e vo d'it an taol-man eget da vugale Lir. Distrobinellet e vint e poent, hag ez ay o eneou d'ar baradoz.

Hag e c'houlennas outi pe stumm a vije gwasa ganti mont ennan. Stumm eun aerouant, a respontas.

— Er stumm-se ez i eta.

En eur gomz e skôas outi gand eur wialenn-hud drouizel, ma 'z eas-hi d'eun aerouant. Ha raktal e nijas kuit. Hag eun aerouant eo c'hoaz, ha bez' e vo da virviken.

## IV — AN ELERC'H WAR LOC'H DAIRBREAC'H.

Evit Bodb Dearg hag an De Danann, betek glann Loc'h Dairbreac'h ez ejont. Hag eno kampa ha selaou ouz kan an elerc'h. Mibien Milead ivez a zeredas eus pep korn Iwerzon da gampa war c'hlann al lenn ha selaou. Rak, gouez d'an danevellourien, ne voe biskoaz klevet en Iwerzon kanennou da genveria gant re an elerc'h-se. Hag e vezent bemdez o tisplega marvailhou hag o tiviz gant tud Iwerzon, hag o vreutaat gand o mistri, o c'henziskibien hag o holl vignoned en hevelep giz. Ha bemnoz e vezent oc'h ober kanerez-hud klemvanus meurbet, ma kouske flour ha didrabas neb a selaoue, ne vern pe glenved pe boan a oa warnan. Ha laouen ha seder e vezed goude-se.

E-doug tri c'hant vloaz e chomas kampet mibien Milead hag an De Danann war-dro Loc'h Dairbreac'h. Neuze e lavaras Fionnguala d'he breudeur :

— Hag anaout a rit-hu, breudeur, emezi, e vo echu antronoz an amzervez hon eus da dremen aman?

Glac'har ha saouzan a grogas e mibien Lir pa glevjont. Rak henvel oa bet d'ezo beza tud keit ha ma chomen war Loc'h Dairbreac'h, o tiviz gand o c'heneiled. Ha breman rankout mont war froud kounnaret, araous, ar Maoil en hanternoz.

D'an deiz diweza, beure mat, ez ejont da gimiadi diouz Bodb Dearg hag o zad. Hag e kanas Fionnguala ar ganenn-man :

— Kenavo d'it, Bodb Dearg,
Gouizieg brudet ha fur,
Kenavo d'it, hon tad,
Lir a Lez Fionnac'haid.



— Diwar an deiz-man 'vimp
Hep hor mignoned vat,
Hep klevout mouez eun den
War douriou yen ar Maoil.

— Hon dilhad kaer a vo
Tonnou c'houerv ar mor sal,
'Hed an deiz, 'hed an noz,
Pell diouz ar re hor c'har.

Hag e kemerjont o nij, uhel, skanv, aerel, betek froud ar Maoil, etre Alba hag Iwerzon. Ma voe doaniet Iwerzoniz. Dre-holl e voe lakaet berz laza eun alarc'h.

## V — AN ELERC'H WAR AR MAOIL.

Fall e voe an annez war ar Maoil da vugale Lir. O welout an aodou ec'hon en-dro d'ezo, e voent leun a reuz, a riou hag a rec'h. Ne voe netra d'ezo pep droug o doa gouzanvet betek-hen e-skoaz an droug a c'houzanvjont war ar froud-se.

Eun noz e teuas eur reklom bras.

— Va breudeur garet, eme Fionnguala, hep mar e vimp rannet an eil diouz ar re all gand ar barradamzer-man. Dibabomp eul lec'h eta ma c'hellimp en em gavout, mar deo youl Doue e vemp rannet.

— Dibabomp, va c'hoar, emezo, da lec'h emvoda Karreg ar Reuniged, peogwir hec'h anavezomp holl.

Pa zeuas hanternoz e c'houzizas an avel, hag e kreskas lans hag aroun an tonnou, hag e tarzas al luc'hed, hag e voe skubet an dour gand ar gorventenn c'haro, ma voe skignet bugale Lir war ar mor bras, pell diouz an aod, peb unan hep gouzout da belec'h oa bet kaset ar re all.

En diwez, avat, e sioulaas an arneuenn, hag e teuas eur c'halm flour. Hec'h-unan-penn en em gavas Fionnguala war ar Maoil. Ne wele ket he breudeur. An holl nozvez e chomas war Garreg ar Reuniged, o sellout ouz ar mor tro-war-dro, beteg ar goulou-deiz, ma verzas Conn o tont daveti, pounner e benn, gleb e eskell. Ha deut mat e voe d'he c'halon. Fiac'hra a zeuas ivez, yen ha gleb ha skuiz-divi. N'helled ket meiza pez a lavare, kement a riou hag a boan en doa bet.

— Ma teufe Aod davedomp, na laouen e vefemp breman ! eme Fionnguala.

Damc'houde e weljont Aod o tont, dic'hleb e benn, didorr e eskell. Degemeret mat e voe gand e c'hoar. Dindan plunv hec'h askre e lakaas Aod, Fiac'hra dindan hec'h askell dehou, ha Conn dindan hec'h askell gleiz.

— Breudeur, eme Fionnguala, daoust pegen garo eo bet an noz tremenet, meur a nozvez henvel outi hor bezo c'hoaz da dremen.

Pell amzer e chomas bugale Lir goude-se, o c'houzanv anoued hag azrec'h. Ken na zeuas eun noz ken yen, n'o doa gwelet netra a-raok henvel ouz reo, yenijenn, erc'h hag avel an noz-se. Hag e reas Fionnguala ar ganenn-man :

— Fall ar bed-man.
Yender an noz,
Braster an erc'h,
Garvder ar gwent.

— Dindan va flunv,
Kousket o deus,
Henoz en doan.
Fall ar bed-man.



Ha pell amzer adarre e c'houzanvas bugale Lir. Ken na zeuas eun noz all, m'edont war Garreg ar Reuniged. Kala genver e oa. Skourna a reas an doureier, ha peb unan a voe skournet el lec'h ma edo ; o zreid hag o eskell a begas ouz ar garreg, ma n'oant ket gouest da finval. Ken start e strivjont koulskoude ma chomas kroc'hen o zreid ha plunv o brusk ha beg o eskell stag ouz ar roc'h.

— Siouaz, bugale Lir, eme Fionnguala, e stad fall emaomp, rak n'hellomp mui gouzanv an dour sal, ha berzet eo ouzimp beza e lec'h all. Ma teu an dour sal en hor gouliou, neuze mervel a rankimp.

Hag e reas eur ganenn :

— Gwall rec'het omp fenoz,
Gant hor c'horfou diblunv,
Yen d'hor sol wiridik,
Ar reier rust, diblaen.

— Kas hol lezvamm ouzimp,
O c'hoari 'n hon eneb,
Ouz hor c'has war ar mor,
E, stumm elerc'h marzus.

— Hor c'houronk war an aod :
Spoum an tonn hag ar fru.
Hol lod e fest ar bier :
Holen c'houerv ar mor louet.

Padal e rankjont mont, ha daoust pegen flemmus ha kriz e voe d'ezo dour ar mor, ne oant ket evit te-c'hout, nag evid en em warezi. En trubuilh-se e voent betek ma kreskas o flunv adarre warno hag o eskell, ha ma voe peurbareet o gloaziou.

Eun deiz ma oant aet betek genou ar Banna en hanternoz, e weljont eun amheuliadeg kaer hag eunliou a varc'heien, dindano mirc'hed gwenn-dinamm, o tont rag-eeun eus ar mervent.

— Hag anaout a rit an amheuliadeg-se, bugale Lir? eme Fionnguala.

— Ne reomp ket, emezo.

War se ez ejont etrezeg an aod d'o anavezout. Hag e weljont Aod Aitfiosac'h ha Fergus Fitc'hiollac'h, mibien Bodb Dearg, hag an dredcrenn eus strollad ar varc'hegourienn ganto. O klask an elerc'h oant bet abaoe pell. Penaos, a c'houlennas bugale Lir, ez ae ar bed gand an De Danann, ha dreist-holl gand o zad, Bodb Dearg hag o zud.

— Mat, emezo. Emaint holl a-gevret, e Lez Fionnac'haid, o tebri Fest an Oad, drant ha seder, hep preder na skuiznez, na keuz nemet o veza hepdoc'h.

— Evidomp, eme Fionnguala, reuzeudik eo hor buhez.

## VI — AN ELERC'H EN IORRUS DOMNANN.

Pa voe tremenet an amzer o doa bugale Lir da chom war ar Maoil, e lavaras Fionnguala :

— Poent eo d'imp mont ac'han.

Hag e tilezjont froud ar Maoil da vont betek Beg Iorrus Domnann; eno e vanjont pell o c'houzanv, ken na zegouezjont gand eun den yaouank, a ouenn uhel (hag Aibric oa e ano), a voe tennet e evez meur a wech gand an evned, hag a oa c'houek d'ezan klevout o mouez. En doare m'o c'hare mat ha ma veze karet ganto. An den yaouank-se eo a urzias hag a zisplegas an holl zarvoudou-man.



Eun nozvez a zeuas ma voe ken spontus ar yenijenn hag ar frim hag an erc'h ma kreskas eun dar skourn war ar froud a-bez, etre Iorrus hag Acaill. Hag e stagas ar vreudeur da glemm ha da hirvoudi.

— Va breudeur, eme Fionnguala, kredit er Gwir Zoue a splannder en deus graet an Oabl hag e Goumoul, an Douar hag e Frouez, ar Mor hag e Vurzudou. Skoazell ha frealz ho pezo neuze Digantan.

— Kredomp, emezo.

— Ha kredi a ran ganeoc'h, eme Fionnguala, er Gwir Zoue, peurskiantek ha peurvat.

Diwar neuze e kredjont. Ha skor ha gwarez o devoe digand an Aotrou.

## VII — DISTRO BUGALE LIR.

War Beg Iorrus Domnann e vanjont betek diwez an amzer o devoa da chom eno. Neuze e lavaras Fionnguala :

— Poent eo d'imp mont da Lez Fionnac'haid, ma eman Lir gand e c'hoskor hag hon holl dud.

— Da eo ganimp, emezo.

Hag i en o raog, aerel ha skanv, betek tizout lez Fionnac'haid. Hag e kavjont al lez-se digenvez ha goullo, gant netra nemet paleziou glas didôenn ha linadegou ; hep ti na tan na lec'h-annez. M'en em stardas ar pevar bugel an eil ouz egile, ha teir lenvadenn a rejont. Neuze e kanas Fionnguala ar ganenn-man:

Kerseenn d'in gwelout al Lez.
Perak hep ti, perak hep tan ?
Pa welan al lec'h-man, siouaz,
Em c'halon ez eus c'houervoni.

— Hep chas hag hep strolladou koun,
Hep merc'hed hag hep rouaned vras,
An tachennou-man hep hon tad.
Biskoaz n'hon eus anavezet

— Hep kerniel, hep kibou-eva,
Heb evadeg er saliou sklaer,
Hep marc'heien ha yaouankiz,
Evel en noz-man ! Pebez reuz !

— Evel m'eman tud al lec'h-man,
Siouaz, c'houervoni d'am c'halon !
Anat em eus merzet henoz
Ne c'hall mui beva mestr an ti.

En noz-se e chomas bugale Lir e lec'h o zad hag o gourdadou, el lec'h ma oant bet maget, o kana gwerziou c'houek, boemus ; hag antronoz e savjont beure mat da vont da Inis Gluaire Brendainn. Eno en em dolpe evned ar vro en-dro d'ezo war Lenn an Evned. Bemdez ez aent da glask magadur e korniou pella ar vro, en Inis Gead hag Acaill, hag e Teac'h Duinn hag inizi all ar C'hornog. Bemnoz e tistrôent da Inis Gluaire.

## VIII — KLOC'HIG MOC'HAOMOG.

Pel amzer a dremenas neuze, hag en diwez e teuas Jezuz war an douar, hag an Aotrou Sant Padraig en Iwerzon, hag an den santel Moc'haomog en Inis Gluaire Brendainn. En noz kenta ma teuas, e klevas bugale Lir mouez e gloc'hig o seni matinezou en o c'hichen. Hag i da skrija, ha da lammat tro-ha-tro, braouac'het. He breudeur a lezas Fionnguala hec'h-unan.



— Petra c'hoarvez, va breudeur ? emezi.

— N'anavezomp ket, emezo, ar vouezig dister spontus hon eus klevet.

— Mouez kloc'hig Moc'haomog eo, eme Fionnguala, hag ar c'hloc'hig-se ho tieubo diouz anken hag enkrez hag ho frealzo hervez youl an Aotrou.

P'o devoe selaouet bugale Lir ouz ar c'hloc'hig ken na voe echu ar pedennou beure :

— Breman, kanomp, emezo, da Roue-Meur an Nenv hag an Douar.

Raktal e kanjont kanennou klemvanus, c'houek, gorrek, boemus, o veuli an Aotrou hag oc'h azeuli ar Roue-Meur.

Hag edo Moc'haomog o selaou, hag o pedi start, ma vije diskuliet d'ezan digant piou e teue ar c'hanennou-se. Diskuliet e voe d'ezan e oa digant bugale Lir. Antronoz eta ez eas Moc'haomog da Lenn an Evned. An elerc'h a welas war ar Lenn. Hag hen mont beteg ar c'hlann, ha goulenn outo :

— C'houi eo bugale Lir ?

— Bugale Lir omp, emezo.

— Doue ra vo meulet, eme Voc'haomog, rak en abeg d'eoc'h eo oun deut d'an enezenn-man kentoc'h eget da holl enezennou all Iwerzon. Deut beteg ar ribl breman, hag ho pet fizians ennoun.

Douara a rejont. Hag hen o c'hasas d'e beniti. Eno e pedent gantan hag e kanent an oferenn. Moc'haomog a gemeras eur micherour akuit gantan, hag e c'hourc'hemennas d'ezan ober chadennou arc'hant gwenn-kann d'ezo. Eur chadenn a lakaas etre Aod ha Fionnguala, hag eur chadenn etre Conn ha Fiac'hra. Ha levenez o devoe o-fevar en o spered, ha levenez a voe ivez e spered an den santel. Arvar ebet nag enkrez na zeuas ken d'o heskina.

**IX — MARO BUGALE LIR.**

An hini a oa roue e bro Gonnac'ht d'an ampoent a oa Lairgnen, mab Colman mab Cobtac'h, ha Deoc'h merc'h Fingin mab Aod Allainn, da lavarout eo, merc'h roue Muma, a oa e wreg. Ha setu ma oa unanet Maouez an Dehou ha Gour ar C'hleiz.

Pa glevas ar vaouez-se ano eus an evned, e voe leun a garantez outo. Hag ec'h aspedas Lairgnen d'o rei d'ezi.

Lairgnen a gasas kannaded da c'houlenn an evned digant Moc'haomog. Ne voent ket rôet d'ezo.

Droug bras a savas e Lairgnen. E-unan e teuas da beniti Moc'haomog, hag e c'houlennas outan ha gwir oa en doa nac'het rei an evned.

— Gwir eo, eme Voc'haomog.

Neuze e savas Lairgnen, hag e krogas en evned, hag o diframmas diouz an aoter. Hogen kerkent ha ma voe an evned en e serr e kouezas o fluny diouto, hag ez eas ar vibien da dri c'hoziad treut, roufennet, hag ar verc'h d'eur wrac'h koz roufennet, hep kig na gwad.

Spouronet e voe Lairgnen hag ez eas kuit raktal. Neuze e lavaras Fionnguala :

— Deus, den santel, ro d'imp ar vadeziant, rak eman tost hor maro. Hep mar ebet e vi ken glac'haret o vont diouzimp ha ni o vont diouzit. Evel-se 'ta, toull d'imp eur bez, ha laka Fiac'hra a-zehou d'in, Conn a-gleiz hag Aod dirak va dremm.

Badezet e voe bugale Lir. Neuze e varvjont. Ha beziet e voent o-fevar hervez o c'hoant.

Glac'haret-holl e voe Moc'haomog goude-se.

Tonkadur bugale Lir beteg aman.

Adaozet diwar an iwerzoneg gant Roparz HEMON

# Envorennou Beaj

(KENDALC'H)

## VI. — E Llandav

KEVREDIGEZ SANT TEILO. — O PEDI WAR VEZ SANT TEILO. — SERRET WAR ALC'HOUEZ EBARZ AN ILIZ-VEUR. — EUN OFIS DIOUZ GIZ ILIZ BRO-ZAOZ.

Bez ' ez oa neuze e Kêrdiz eur gevredigez a dud ouiziek, hec'h ano *Cymdeithas Gatholig Hanesyddol Cymru* « Kevredigez katolik istorel Kembre ». Ar vreuriez-se a oa en em lakaet dindan paeroniez sant Teilo, a zo anavezet kerkouls e Breiz-Izel hag e Kembre, e sell da unani gouizieien gatolik an diou vro. Kenta izili ar vreuriez e Breiz ez oa bet Beneadiz Kêrvenead, e-kichen Landerne. Pa zegouezis e Kêrdiz, e ris anaoudegez gand ar skrivanier anezi, an aotrou John Hobson Mathews. Eur C'helt ez oa, a vro Gerne-Veur, hag en doa desket digand e dud koz eur bern frazennou kernevek. Barrek ez oa da zivizout diwar-

benn traou bemdez : amzer, yec'hed, hag all. Kemeret em eus neuze diwar e ziweuz eun toullad frazennou kernevek. Gwaz a ze, kollet em eus va notennou! C'hoant a savas ennoun da welout bez paeron ar vreuriez. Ha me en hent. En iliz-veur Llandav eman ar bez-se. An iliz a sav en eur c'horn-bro dudius, leun a c'hlasvez, a vleuniou hag a gan evned, warhed daou gilometrad tost-da-vat er gwalarn diouz fabourziou Kêrdiz. Pa dostaer e weler dismantrou mogeriou bras golôet a ilio. Dismantrou an abatti koz brudet-bras a Llandav eo ar re-ze, a gredan. Klevout a raen o son ar c'hleier, ar brava re am eus selaouet em buhez. P'edon oc'h ober eur bedenn war vez sant Teilo, hep gouzout d'in, kemend ez oan dalc'het gand ar bez, e tegouezas en iliz eur bern ministred a Iliz Bro-Zaoz hag i o staga gand eur servij bras. Klask a ris mont ermaez, re ziwezat ez oa, rak serret war al-c'houez ez oa an doriou. Ranket em eus selaou ar servij penn-da-benn. Ar vinistred, gwisket gant peb a sourpilis gwenn war o gwiskamant du, hag en o c'herc'henn peb a c'houzougenn wenn vras e-giz frezenn tud ar XVIvet hag ar XVIIvet kantved, a gane salmou David e saozneg.

## VII.— E kastell Llanover

AN DEGEMER GRAET D'EOMP. — FEUNTEUNIOU SANT MOVOR. — TONIOU KEMBRE. — AN DELENNEREZ SUZANNA. — AR C'HORADOU. — EUN DELENNADENN DA NOZ EL LIORZ

Da heul reizidigez ar yez gand Ar Gonideg, e deraou an XIXvet kantved, e voe savet Breuriez Barzed



Breiz-Izel gand eun nebeut Breiziz kalonek, en o fenn an aotrou Kermarker (41). A-benn neuze ivez ez oa bet diazezet an emgleo etre barzed Breiz-Izel ha re Gembre. Er bloaz 1867, e voe dalc'het e Sant-Brieg ar genta bodadenn holl-geltiek (42). Eeunet ez oa bet an traou gand an aotrou Kermarker a oa aet en Eistezvod Abergevenni er bloaz 1838. Eun degemer kalonek en devoa bet dreist-holl gant Lady Hall, perc'hennez kastell Llanover. Lady Hall eo a gasas, e 1867, da Sant-Brieg, an telenner koz Gruffydd gand e verc'h Suzanna. Beo eo c'hoaz en envor Sant-Briegiz koz toniou dispar ar barz dall ha kanaouennou dudius e verc'h (43). P'en em gavis e Kêrdiz, e miz Gouhere 1899, ez oa maro pell a oa Lady Hall, hogen he merc'h, an itron Herbert a Llanover, a gerze bepred war roudou he mamm, *Gwenynen Gwent* (44) hag a rôe evelti ar wella skoazell d'ar Yez ha d'ar Varzed. Pedet e voen ganti da zont da dremen eun nebeut sizunveziou en he c'hastell. Mont a ris a-gevret gant meur a vignon, Brezoned ha Kembreiz, e-mesk ar Vrezoned Bourgault-Ducoudray, Ar Fusteg, De l'Estourbeillon, Jaffrennou. Diskenn a rejomp eus an tren en Abergevenni (45). Ac'hano ez ejomp dre girri beteg ar c'hastell.

Pa zegouezjomp e Llanover, e tremenjomp ar voger a zo etre liorz-veur ar c'hastell hag an hent-bras dre zindan eur volz uhel ha dre eur seurt dor-winterez evel ar re a weled gwechall ouz porziou ar c'hestell koz. A-us d'an nor-ze ez oa eun daolenn maen-marbr, engravet warni e lizerennou aour ar c'homzou-man e kembraeg :

« Ne vern piou out-te, deus ebarz. Mar dout mignon, bez deuet mat. Mar dout estren, e vi degemeret kerkouls hag eur c'henvrôad. Mar dout enebour, ra

vo torret war da vuanegez dre ar garantez a vo diskouezet d'it ».

Treuzet an nor-volz (pe ar Porz-Meur, *Porth Mawr* evel ma vez graet anezi), ez a hor c'hirri a-dreuz d'eur c'hlazenn vras, a-strew warni, aman hag ahont, dervenned koz ha kezeg o peuri. An holl gezeg-ze, pa dremenas ar c'harr kenta e lec'h m'en em gave Ar Fusteg, a redas d'an daoulamm war e lerc'h evel c'hoant d'ezo da heta d'hor mignon donedigez vat (46).

Diskenn a reomp dirak dor-dal ar c'hastell. Kerkent e savas en aer son an delenn, eun delenn hag a gane son *Seziz Gwengamp* (47), hag eur plac'hig gwisket e gwenn a deuas war arbenn d'eomp, ganti en he dourn banniel Breiz. Ken tenerus ez oa an arvest ma strinke an daerou eus va daoulagad.

Degemeret e voemp er c'hastell (unan eus ar c'haera am eus gwelet) ebarz ar sal vras. Henvel ez eo ouz eun iliz, ken uhel ez eo ar volz anezi. Eur pondalez a zo a-us d'ar sal e lec'h en em zastum al laz-kana da noz, goude koan, evit kana e kembraeg.

An itron Herbert a zegemeras ac'hanomp evel eur rouanez, en he c'hoazez war eur gador uhel. Eviti da veza koz, ec'h henvele yaouank gand ar garantez kristen hag ar vadelez a weled o virvi en he daoulagad pe o vousc'hoarzin war he diweuz. Kinnig a ris d'ezi *Kroaz ar Vretoned* strollet en eur c'holôenn ruz, liou brôadel bro-Gembre, hag e oan souezet o welout ez oa anavezet mat va skridou ganti. Gouzout a rae kement tra a vez graet e Breiz hag e rae kalz a stad eus ar Vrezoned vat a zalc'h d'o bro ha d'o yez.

Er banvez a voe da heul an degemeridigez-se, en em gavas gand an itron Herbert he mab hena, ar c'horonal Ivor Herbert (48), ha daou all eus he c'herent, an Doktor Johnson, eun hellenegour dispar ha dreistholl eur C'hembread leun a garantez-vro, hag an dimezell Abadam, keniterv d'an itron Herbert ha d'an Doktor Johnson ha kerkouls douget d'he bro ha d'he yez ha heman.



Ar meuziou a oa darevet eus ar gwella gant keginer ar c'hastell, eur mestr-keginer o tont eus a Vro-C'hall a zo brudet dre ar bed-holl, evel ouzoc'h, evel mammvro ar romantou lik hag ar c'heginerez lipous. Servijet e oant war pladou arc'hant ha pep hini eus ar gouvidi a oa asiedou arc'hant dirazan. Kel lufr ha ker kaer e oa va re ken em boa diegi o tibri boued warno. Daou dra am souezas ouspenn. Da genta an evadur : evel ma oa an itron Herbert dirwestourez, n'oa da eva nemet dour. Peb a voutailhig strink da bep unan. Ha d'an eil, pep meuz a oa embannet an ano anezan e kembraeg.

Da zibenn-pred e teuas tro ar prezegennou. Daou eus ar gannaded a drugarekaas an itron Herbert en ano an holl. Diouz he zu, an itron Herbert a lavaras d'eomp an holl garantez a zouge da Vreiz pa gerze war roudou he mamm he doa degemeret an aotrou Kermarker gwechall en he c'hastell (49). He mab ivez, war he lerc'h, a zeuas gantan eun nebeut komzou hegarat. Da zibenn-pred, evel m'eman ar c'hiz e Breiz-Veur, e kuiteas an itronezed ar sal hag e voe degaset neuze gwin da zic'haoui an aotrounez diouz dour ar boutailhouigou strink.

Goude ar banvez ez is da welout, e liorz-veur ar c'hastell, feunteuniou sant Movor, a oa e vanati aman gwechall, en eun izelenn, dindan gwez bras (50). Nao a feunteuniou santel a skuilh o dour el lec'h en deus bevet ar sant, eur blaz dishenvel da bep hini anezo. Parea an daoulagad a reont hag ez int brudet bras dre ar vro.

Pa zistrojomp endro d'ar gêr, edo ouz hon degemer brudefa telennerez ar vro, an itron Richards, da lavarout eo Suzanna, merc'h Gruffydd. Sed aman ar pez a skriven neuze d'eur mignon chomet e Breiz : « Na gaerat tra toniou kembraek war an delenn ! Dreist-holl pa vez kanet dre ma c'hoarier ! Klevet em eus kana ha c'hoari war an delenn kanaouennou ha toniou Kembre : henvel ez int ouz hor re-ni nemet bravoc'h c'hoaz. *Ar hyd y nos* « A-hed an noz », *Hen Wlad fy Nhadau* « Bro Goz va Zadou », *Rhyfelgerdd gwyr Morganwg* « Kan-bale tud Gladmorgan », setu aze anoiou ar re genta anezo. Aman, e Llanover, evel e Kembre a-bez, e vez desket er skoliou komz, lenn ha kana e kembraeg. Na bravat tra klevout kana e kembraeg gand ar vugale-skol ! » (51)

Er pondalez am eus komzet anezan uheloc'h e teuas da noz bugale ar vro renet gand o mistri da gana d'eomp traou e kembraeg d'hon didua. *Hen Wlad fy Nhadau* dreist-holl, kanet gand ar vugale a-gevret, a lakeas va daerou da redek.

Goude ar vugale e voe tro korad pe laz-kana an dud vras, ouz hen ober paotred ha merc'hed e dalc'h an itron a Llanover.

War-lerc'h ar c'hanadegou-ze, ez is emaez, a-gevret gand an aotrou Bourgault-Ducoudray, d'ober, ouz skleur al loar, eun dro d'al liorz. Ha ni o klevout son eun delenn. Suzanna an delennerez e oa, o c'hoari evidomp *Ar hyd y nos*. Eun darn eus an nozvez a dremenjomp el liorz ouz he selaou, nemed a-benn an diwez leizder an noz a zistennas kerdin he zelenn ken e rankas paouez gant he sonadenn.



# VIII. — E Llanover (kendalc'h)

VA C'HELENNERIEN WAR AR C'HEMBRAEG. — DANIEL KOZ. — AN AOTROU JOHNSON. — HOR BALEADENNOU. — EUR FEUNTEUN GIZ BREIZIZEL.

Gouzout a raen neuze ar c'hembraeg mat a-walc'h evit intent. Ouspenn-ze e kavis e Llanover lies a gentelier akuit a bep reiz hag a bep stad. Eun itron a oa eno hag a gemeras ar pleg d'ober d'in lenn bemdez a vouez uhel dirazi pennadou hir eus ar Skritur-Sakr evit reiza d'in va doare da zistaga. Da ober endro d'eomp ez oa eur mevel koz, *gwas twt* ar c'hastell (52), a oa bet gwechall oc'h ambroug Gruffydd, ar barz dall, e Sant-Brieg. Daniel e oa e ano. Ne gomze ouzin nemet kembraeg, ha, pa servije ouz taol, e kembraeg e teue gantan ano pep plad. Eur wech, em eus koun, ez oa evel meuz-frouez avalou-anana. « Daoust, eme d'in va amezeg ouz taol, eur C'hembread eun tamm farsus, hag eun ano kembraek bennak a gavo Daniel evid ar frouez-se ? » Ha setu ar paotr koz oc'h astenn ar plad : « *Pinwydden dramorol* (53) », emezan. Kavet en doa an tu da vadezi ar frouez estren-ze e kembraeg reiz.

E-touez va gwella mignoned e Llanover ez oa an aotrou Johnson, kenderv an itron Herbert. Eur C'hembread penn-kil-ha-troad, hag, ouspenn, eun den a ouiziegez vras en doa ergerzet broiou ar Sav-heol ha desket yezou ar broiou-ze (54): gregach, turkeg, persieg hag arabeg. Eur c'haozeer dudius a oa anezan hag e teue gantan eur bern envoriou talvoudus ha plijadurus war an dro diwar-benn tud ha traou an douarou pell-ze. Kemerout a reas abred ar pleg da zont d'in

bepred e kembraeg ha digantan em eus desket ar pezig a anavezan eus yez Kembre hag ivez eus giziou ar Vro a anaveze hag a gare gwelloc'h eget nikun.

Baleadennou a raen gantan war ar maez tro-dro. Er rann-ze a Gembre ez eo henvel a-walc'h ar maeziou ouz maeziou Bro-Zaoz nemet digompesoc'h ez eo ar vro. Eur wech m'edomp en em gollet er parkou, e tegouezjomp a-greiz-holl en eur *glyn* (55) gant dismantrou eur manati koz. Pelloc'h, ez oa eur feunteun hag e chomis sebezet o welout pegen henvel ez oa ouz ar feunteuniou santel a weler e Breiz e-kichen chapeliou ar sent. Ha setu o tont davedomp daou zen : unan gantan en e zourn eur skudell ; egile, eun dall, a gerze kazeliet gand ar c'henta. Ha Johnson o c'houlenn outo petra 'oa ar feunteun ha perak e teuent di da gerc'hat dour. « Ar feunteun-man, eme an den, a enorer en hor c'horn-bro a-rumm-da-rumm ; gouestlet ez eo d'ar sant, rener ar manati koz gwechall (56), hag e teuer aman d'e bedi ha da c'houlenn pare ar c'hlenvedou. Mat eo dreist-holl ouz ar boan-lagad. Me eo a zegemer ar birc'hirined a zeu evel heman da bedi ar sant ». Souezusat skouer eus hen-gredennou Breiziz a zalc'h sounn en o sav dre ar c'hantvedou, e Breiz hag e Kembre, daoust da wall-zarvoudou an istor ha da heskinerez an dud ! (57)

(*Da genderc'hel*). F. VALLEE.

---

(41) Harpet e oa bet evit-se gand an aotrounez eskibien Graveran ha David a boueze war ar veleien, ken dre o aliou ken dre o skouer o-unan, d'o zrei war ar yez hag ar garantez-Vreiz. Gwelet em eus, e tiegez unan eus beleien an amzer-ze, an aotrou Auffret, eun testeni a veze rôet d'ar Varzed. Warlerc'h maro an aotrou Rolland, person Laruen, a oa bet rener ar Varzed, e tegouezas ganen ar siel a dalveze d'ezan da siella paperou ar vreuriez.



(42) *Congrès celtique international, Comptes rendus, Mémoires*, Sant-Brieg, 1868. An aotrou 'n eskob David en devoa, a-unan gand e vignoned a Vreiz, savet ar c'henta goueliou keltiek-ze (*Kroaz ar Vretoned*, 27 a viz Gwengolo 1908, p. 2, bann 2). Pa voe anvet da eskob e Breiz, daoust n'oa ket Breizad a ouenn, e welas anat o doa Breiziz eur vrôadelez ha gwiriou o tivera diouti, er penn kenta ar gwir da veza kenteliet en o yez war o c'hreansou hag o dleadou kristen. En em lakaat a reas kerkent da zeski ar brezoneg, ha d'ober dre e skouer, d'an holl veleien dindanan, pleustri gant yez, spered ha brôadelez Breiz. Heligenta a voe etre Breiz-Uheliz ha Breiz-Izeliz, evit komz, lenn ha skriva ar yez, ken e voe gwelet e penn ar Varzed, ma roe an eskob skoazell ha gwarez d'ezo, eur Gall anvet Kemar (*Quémar* e galleg) o reiza Gorsez an amzer-ze. E-touez al labouriou graet gand an eskob David, e heller menega da genta eur mirdi eus rag-istor hag istor keltiek ar Vro, e kloerdi bras Sant-Brieg. Klask a reas tomma kalon beleien e eskopti ouz istor hag hendraezou Breiz, ha, bewec'h ma 'z ae da Gintin, e tremene dre ar Rillan da welout hen-skeudenn *Taranis* a zo eno. D'an eil, eul levr-oferenn pe *Paroasian* a reas sevel evid e eskobidi, trôet ennan holl ganaouennou latin an Iliz, psalmou, himnou, hag all, e gwerzennou brezonek, hag ar peb-all, avielou, abostolou, pennadennou en eur yez-plên ar reisa. Gwaz a ze, dre lezigerez pe enebiez e warlerc'hidi, ez eas da goll holl labour keltiek an aotrou 'n eskob David. — Azivout skeudenn Taranis er Rillan, lenn J. Trévédy, *la pierre sculptée du Rillan (commune de Saint-Brandan, près Quintin) : un dieu au maillet*, Sant-Brieg, R. Prud'homme, *sine anno*.

(43) *Société d'Emulation des Côtes-du-Nord : Congrès celtique international, Séances, Mémoires*, Sant-Brieg, Guyon, 1868.

(44) E brezoneg Breiz-Vihan « Gwenanenn Went ». Heman a oa ano-varzez Lady Hall. *Gwent* a vez graet gant Kembreiz eus ar vro anvet *Monmouthshire* « kontelez Monmouth » gand ar Saozon, anezi eur gontelez distag diouz bro-Gembre. Evititi da veza renket e-touez konteleziou Bro-Zaoz, Bro-Went a vez komzet kembraeg en eun darn anezi. *Trefynwy* eo ano kem-

braek kêr Vonmouth a sav e kember stêriou *Mynwy* (*Monnow* e saozneg) ha *Gwy* (*Wye*). Er vro-ze ivez en em gav kastell brudet Raglan. *Gwent* a zeu d'ezi hec'h ano eus *Venta Silurum*, eur gêr vras er marevez kelt-ha-roman (breman *Caerwent* « *Kêrwent* »). Hervez eun hengoun karet gant barzed Kembre, nemed e nac'h outi ar geltiegourien pep talvoudegez, unan eus kosa bodadou ar C'horsez a vije bet dalc'het e Gwent, dindan renerez ar roue Arzur, nebeut goude kristenidigez ar vro. Eno e voe divizet e virfent dindan mantell ar gredenn nevez ar pez en doa graet betek-hen nerz ha kened ar vrôad : Gorsez an drouizien, ovizien ha barzed o tont da vreuriez kristen. Evel m'en em save ar c'hloer a oa er vodadenn a-enep rei digemer er gristeniez d'eur c'hensorterez pagan, e respontas Arzur : *Da yw 'r maen gyda 'r Efengyl* « Mat eo ar maen gand an Aviel ». Mont a reas an eilgeriad-ze da c'her-ardamez Bro-Went.

(45) Bez' e c'heller diskenn ivez en ehan *Nant y Deri* « Traonienn an Dero » a zo araok. Abergevenni, anvet gand ar Saozon « Dor Kembre » *the Gate of Wales*, en abeg d'he lec'hiadur, a zo eur gêr koz-koz a oa anezi diwar amzer ar Romaned. *Gobannion* e oa hec'h ano neuze. En XII$^{vet}$ kantved, e tegouezas er c'horn-bro-ze stourmadou taer etre Kembreïz ha Normaned. Er XV$^{vet}$ kantved, e teuas brud da Abergevenni dre ma rae enni hec'h annez merc'h Syr David Gam, Gwladys, lesanvet *Seren y Fenni* « Sterenn Abergevenni » gand ar barz Lewys Glyn Cothi. Daou vab Gwladys ha Syr William ap Thomas, Syr William Herbert, kont Penvro (*Pembroke* e saozneg), ha Syr Richard Herbert a voe gwarezourien brokus ar varzed. Dindan paeroniez ar c'henta e voe savet zoken eur C'horsez, war a lavarer, e kastell Raglan, gand ar geriou-man da sturienn : *Deffro, mae 'n ddydd* « Dihun, deuet eo an deiz ». Diwar-benn an emzav brôadel e bro Abergevenni, en XIX$^{vet}$ kantved, hag al labour graet eno gand an itron Hall hag an itron Herbert, lenn *The Literary Associations of Abergavenny* gand ar Reverand Evan Price, sekretour strollad ar C'horsez, moulet war *Eisteddfod Frenhinol Genedlaethol Cymru, Y Fenni 1913, Raghlen swyddogol ; The Royal National Eisteddfod of Wales, Abergavenny 1913, Official Programme* (*Printed and Published by James Davies and C° Ltd*, Llanelly), pp. 9-27. El levr-ze e vezo kavet ar skeudennadur eus kalz a dud meneget em Envorennou : Syr Ivor Herbert (p. 33), Dyfed (p. 75), Kadvan, Arlunydd Penygarn (p. 82), an itron Richards = Suzanna Gruffydd (p. 100), Pedr James (pp. 102, 105), Eos Dar (p. 105).



(46) Kenveria Kaletvoulc'h, *Lemenik, skouer ar Varzed*, Pleuvian, 1914, pp. 91-2.

(47) Telenner Lord Bute an hini a oa o c'hoari. E gaset di en doa graet an uhel Lord da heta d'eomp an donedigez vat dre e sonadennou. Llanover a zo stag outi daou delenner : Suzanna, merc'h Gruffydd, ha Pedr James, a vezo komzet anezo pelloc'h.

(48) Ganet eo Syr Ivor Herbert e 1851, he savet e voe gand e vamm e karantez Bro-Gembre. Deut da c'hreunadour ar Gward e 1870, e voe anvet da goronal e 1889. Heulia a reas an taolbrezel a voe graet en Ejipt en 1882. Brud a voe anezan e kuriou kaer ar brezel, hag en devoe, d'ar c'houlz-se, medalenn ha seizenn steredennet ar C'hediv hag Urz ar Medjidie. Perz a gemeras en ergerzadenn a-hed an Nil e 1884-1885. Bez ' e voe kannadour-arme e Sant-Petersbourg e 1886-1890. E penn holl armead an inizi edo e goueliou Jubile ar Rouanez e 1897. E brezel Afrik ar C'hreisteiz, e reas war-dro ar gannadourien eus ar Stadou all e penngarter an arme. Ezel eo eus Strollad-enor Bro-C'hall abaoe 1901, hag urziou all a enor en deus bet digand Impalaer an Alamagn ha Roue an Itali.

(49) An istorour brudet a Vro-C'hall, Herri Martin, a zo bet degemeret ivez gant Lady Hall e Llanover. Douget meurbet e oa Herri Martin d'ar Gelted hag hen diskouezet en deus en e skridou. Diwar-benn ar paouez a reas e Llanover lenn A. Erny, *Voyage dans le Pays de Galles*, war *Tour du Monde*, 1867, pp. 266-70.

(50) Diwar-benn sant Movor, gwelout Loth, *Les noms des saints bretons*, war *Rev. celt.* 1909, pp. 149-50. Llanover a oa gwechall *Llan-Movor* hec'h ano.

(51) Lizer da Zir-na-Dor (an aotrou Erwan Ar Moal) embannet war *Groaz ar Vretoned* d'ar c'houlz-se.

(52) Da lavarout eo « mevel bras ». *Gwaz tout* e vefe e brezoneg.

(53) « Avalou-pin tremor ».

(54) Mestr-kelenner e oa e Kaero, Ejipt-Izela. Gand e spered a Gelt uhel ha leal, n'oa ket Johnson evid asanti da veuli politikerez ar Saozon en Ejipt. Goulenn a reas ouzin ha n'halljen ket ober da hanterour etrezan ha Drummond, a rene neuze *La Libre Parole*, e sell, emezan, da gas d'ezan, da embann, pennadou o tizoloi d'a bed-holl torfedou impalaeriez Bro-Zaoz en Ejipt. Rakgwelet en doa ne vije ket bet Ejiptiz evit o gouzanv hag e klaskjent, eun deiz pe zeiz, en em zizamma diouz ar yeo bounner-ze. Skriva a ris da Zrummond a respontas d'in dre eul lizer hegarat-meurbet. Hogen, ne welis biken pennad ebet gant Johnson war al *Libre Parole*. Souza en deus graet Drummond, moarvat, rag embann, e bannou e gelaouenn, taoliou kriz-iskis a seurt gand ar re a zo bet danevellet d'in gant Johnson. Ouspenn-ze, fall-kenan e oa skritur va mignon ha diaes-diaes da lenn. — A-zivout ar Saozon en Ejipt, lenn A. Métin, *La Transformation de l'Egypte*, 1903 ; E. Aubin, *les Anglais aux Indes et en Egypte* (pevare mouladur) ; Viktor Bérard, *l'Angleterre et l'Impérialisme* (pevare mouladur).

(55) *Glyn*, traonienn enk ha koadek ; *glen* e krenn-vrezoneg. Gwelout Ernault, *Dictionnaire étymologique du breton moyen*, p. 295 (Paris, 1888).

(56) Ankounac'haet e oa bet gantan ano ar sant !

(57) Bet oun ivez gant Johnson o welout gwez ivin bras en-dro d'eun iliz, en eur gêriadenn war ar maez, kement hag am eus koun war an hent a dremene dre gichen dismantrou ar manati-ze. Diwar-benn an ivin oc'h arouezia ar vuhez peurbad, em eus kavet eur varzoniez kaer-meurbet e kembraeg a zo bet henvelekaet ganen e brezoneg. Lenn ivez pennad-skrid va c'heneil Meven Mordiern *Le Symbolisme de l'If en Grande-Bretagne* war *Le Fureteur breton*, 1908, pp. 149-52.

# Marc'hadour Venezia

(DIWEZ)

## *PEMPVET KEVRENN*

ARVEST I. — *Belmont. Ar Vali dirak Ti* PORTIA

LORENZO *ha* JESSICA *e zeu e-barz*

LORENZO. O na kaer eo an noz pa zeu 'l loar da bara ! Dre eun nozvez evel houman, va Jessica, ma ne veze klevet en distera gwezenn eun delienn o sourral, ken sioul oa an aezenn, Troilus a zeuas, treuzdidreuz dre 'n hentou, betek troad ar voger a harze teltennou an Drojaned, hag en eul lamm dreist ar voger, mont a reas da gaout Kresida, 'vel eul laer.

JESSICA. Dre eun nozvez evel houman, Thisbe gwechall a voe spontet, ken ma vennas mont d'ar bed all, o welout dirazi er c'hoad skeud eul leon kriz.

LORENZO. Dre eun nozvez evel houman, brevet ha skuiz, war aodou gouez ar mor, Dido, ar rouanez vras, dilezet gant he c'harantez, pell a lenvas.

JESSICA. Dre eun nozvez evel houman, er pradeier, e tastumas Medea goant al louzeier a zaskoras da Aeson goz e yaouankiz.

LORENZO. Eun hevelep nozvez a bare war Veniz pa dec'has Jessica eus palez ar Yuzeo, ha pa zeuas he muia-karet d'he reseo.

JESSICA. Hag an hevelep loar 'vel breman a bare, pa rojont-i o ger an eil da egile. O ra chomo bepred... (*Skrija a ra*).

LORENZO. Petra 'zo ?

JESSICA. N'ouzon ket. Eun dra bennak, me 'sonj, evel deliou breset dindan an treid... Unan bennak a zo erru... Ne glevez ket ?... D'ar red e teu.

STEPHANO *a zeu e-barz*

LORENZO (*o sevel diwar ar bank*). Ha piou oc'h-hu, a zered ken dillo dre sioulder an noz ? Lavarit...

STEPHANO. Doue da skuilh warnoc'h e holl vennoz. Eur mignon eo.

LORENZ. N'eo ket a-walc'h... Ha da ano ?

STEPHANO. Gand an holl er palez oun galvet Stephano. Ha gand an tiz brasa oun deredet d'ho kaout evit rei d'eoc'h ar c'henta 'r gwella da anaout eo erru hor mestrez, distro eus he beaj. Gouzout a rit, karet he deus bet 'hed ar weach saludi kement kroaz a zegouez war he hent, hag e-pad ma chome daoulinet war ar sklent, me am eus gounezet eun nebeudig amzer evit dont d'ho kelenn.

LORENZO. Piou a zeu en he serr ?

STEPHANO. Den all ebet nemet he floc'h ha Nerissa. Lavarit d'in : degouezout a ra da genta, pe en he raog hor mestr hag hen 'zo degouezet ?

LORENZO. Eus an aotrou, kelou ebet n'eus degaset... Deus, Jessica, kerzomp etrezeg ar palez, ma vo pep tra prest a-benn ma teuio 'r vestrez. Ha koulskoude, perak ne chomfemp ket aman da c'hedal ? Stephano, red beteg ar maner, koulz ha me e ouzout petra 'zo mat ober evit reseo mestrez an ti evel m'eo dleet. Lavar da beb unan eno beza war c'hed. Gra d'ar vuzikerien c'hoari eus o gwella.

STEPHANO *a ya kuit.*

LORENZO. Gra eun azezig all, ober 'ri, Jessica ? Ac'halen e klevimp ar muzig o sevel. Hag evel ma teu ' noz da lakaat da devel leou-touet ar charretour ha trouz ar bed, ar muzig a zeuio da skarza hor spered diouz sonjou diboell ar bed, ha da garga hor c'halonou gand ar peoc'h an dudiusa. Sell ! na pebez gwel kaer dirak hon daoulagad ! Nag a c'houlou en oabl ! Sell aze... eur strollad... an Tri Roue... ar Yaritenn... Lagad ar Werc'hez... hag aman en he hed, sell, Bali Sant Jakez... hag ar C'harr Kamm, gant tri marc'h mat ouz e sacha, hag ar blenier war 'n hini kreiz ! An distera eus an holl steredennou-se a gan ivez, hag a vesk he mouez gant mouez an Aelez. Mes hon ene, siouaz, golôet a lastez, ne c'hell ket ac'halen klevout ar ganaouenn.

*Sonerien a zeu e-barz*

LORENZO. Allo, paotred, grit d'an delenn seni laouen, ma ankounac'haio hor mestrez he skuizder ouz ho klevout !

*Kregi a reont da c'hoari*

LORENZO. Netra ne lak an den seder 'vel ar muzig. Klev, Jessica, klev eun tamig.

JESSICA. Ne vezan morse ye pa glevan ar muzig.

LORENZO. Nann, Jessica, re sammet e vez da

galon. Gwel an anevaled, gwel an aer, gwel al leon, gwel hepken ar c'hezeg digabestr er pradou, ma tegouez d'an trompilh seni, o fronellou a zo digor kerkent, hag e savont o fenn, o daoulagad a luc'h ruz evel diou elvenn, hag e chomont a-sav, boemet ha sebezet, dre c'halloud ar muzig hep mui ken. Ar varzed a ro d'imp da anaout penaos Orpheus gwechall a sache gwez d'e heul, denved, reier hag all. Ne c'helle seurt herzel ouz nerz e delenn aour. O Jessica, na reuzeudik eo an den paour na glev ket en e greiz eur muzig o seni. Eur seurt kalon n'eus 'met tenvalijenn enni, hag an den 'zo dare evit pep falloni. Tec'homp diouz ar seurt-se. Selaou... selaou 'r muzig!

PORTIA *ha* NERISSA *a zeu tre a bell*

PORTIA. Du-hont, dre douez ar gwez, a-gleiz d'it eun tammig, gwelout a rez o lugerni eur sklerijenn? O, nag hi a oar brao trouc'ha 'n denvalijenn, ha tizout al lagad. Evel-se, dre ar bed, an oberou a drugarez a daol o sked dre douez viloniou ha drougobererez.

NERISSA. Ya, Portia, he gwelout a ran a-nevez; bremaik, pa oa splann al loar, n'he gwelen ket.

PARTIA. Ar prenvig lugernus ivez ne vez gwelet nemet pa vez tenval pep tra en-dro d'ezan. Dirak sklerijenn vras ar sklerijenn vihan a zo buan kuzet, evel ma kuz raktal sked ar ministr, pa zeu 'r roue da antreal. Klev, Nerissa, son an delenn !

NERISSA. Eus ho palez eo e teu, Portia, hevelep sonerez.

PORTIA. Me 'sonj e teu... Ha koulskoude, pegen skiltrus n'e gavan ket breman, ha pegen dudius, eskoaz e-kreiz an deiz !



NERISSA. Ar sioulder a zo kaoz. Kaout a rafed an eostig a ganfe faos, me 'zo sur, ma c'hedfe, 'vit distaga e gan, ma krogfe ar gwazi da ober eveltan.

PORTIA. Ya, Nerissa, pep tra, e gwir, evel pep den, a denn e sked eus ar pez 'zo en e gichen.

LORENZO. Klev !... mouez Portia...

PORTIA (*o tegouezout dirazo*). Hi eo, e gwirionez, eürus bras d'en em gaout distro en he falez, peogwir e rit d'ezi hevelep degemer. Biskoaz n'em eus kavet eun hevelep douster da sonerez, evel m'em eus kavet hizio. Mes aon am eus emaomp da genta. Bassanio n'eo ket en em gavet ?

LORENZO. Moarvat ne zaleo ket da zegouezout, rak e gornboud hon eus klevet. (*Klevout a reer eur c'hornboud*). Klevit, hen eo, ha tost eman.

PORTIA. Sell, Jessica, n'em boa ket ho kwelet aze. Ac'hanta 'ta? Petra e kavit hor palez? Daoust ha sentus eo bet an holl ouzoc'h?

JESSICA. O, na c'houi 'zo eürus da gaout hevelep tud! Ha kreski 'raio c'hoaz an eürusted ganeoc'h, peogwir ho kwaz a zo distro.

BASSANIO, ANTONIO, GRATIANO *hag o ambrougerien a zeu tre.*

LORENZO. Sed hen aman.

BASSANIO (*oc'h en em gavout dirazo*). Bennoz d'eoc'h holl. N'ho poa ket aon breman na vijemp aet da goll ? Mes m'hoc'h eus bet kavet hirnez ouz hor gedal, setu c'houi holl dienkrez, avat. Ha padal e tegasan d'am heul keleier frealzus. (*O tiskouez* ANTONIO). Portia, setu ar mignon madelezus en deus bet graet kement evidoun a bell 'zo.

*Gwelout a reer* GRATIANO *ha* NERISSA, *tabut etrezo.*

NERISSA. Nann, nann, me ne ran forz... Ar walenn a vezo en-dro d'ho piz, a-raok ma vezimp eureudet !

GRATIANO. Pa laran d'it... d'eur gwaz eo am eus he rôet.

PORTIA. Che ! tabut 'zo dija e-pad an embannou ?

GRATIANO. Diwar-benn eur walenn na dalv ket al lasou a zo ganin war va botez. Evid eur ger a oa merket warni : « Bez feal d'az tever ».

NERISSA. Nann, nann, n'eo ket hepken evid eur ger, itron, mes eur walenn... Dister ? n'eus forz, p'he lakajon en-dro d'e viz, e touas d'in derc'hel d'ezi. Hag en deus ar galon da c'hoantaat dimezi, goude beza bet he rôet n'ouzon da biou ? Rak penaos ken kaout fizians en e lavarou? Mevel eun alvokad! Klevet e voe biskoaz? Hag hir oa e varo, ma 'z eo gwir oa eur gwaz ?

GRATIANO. Ya, va c'hredi 'c'hellit, itron: d'eur c'hoz paotrig, a-vec'h kement hag hi, e rôis ar braoig. Ken bras e oa ar c'hoant a ziskouezas d'e gaout, na gredis ket dinac'h, gand aon da zianaout ar vad edo e vestr o paouez ober d'eomp.

PORTIA. Ret mat eo, daoust da se, sonjal er pez a reomp. Gratiano, fall eo beza dianaoudek. Mankout d'ar ger, avat, a zo gwasoc'h abeg. Me ivez a rôas d'am mestr eur bizaoued, hag evel ma 'c'h eus-te, warnan en deus touet e zerc'hel da viken. Seurt er bed ne c'hello e zispartia dioutan, 'met ar maro. E gwir, tro a rôez da Nerissa da glemm.

BASSANIO (*outan e-unan*). Gwelloc'h oa d'in e vefe bet eur gontell lemm kouezet d'in war va dourn hag e drouc'het a-bez. Neuze d'i'ana, em bije bet eun digarez da lavarout e oa aet da heul ar walenn.



GRATIANO. Gwelit, itron, ouz ho mestr e c'hellit goulenn e pe lec'h eman e hini. Setu penaos eman an traou: p'en devoe difennet hor c'haoz, hon alvokad ne falvezas gantan kemer seurt ebet 'vid e boan, na gwenneg na netra. Mes kerkent ma welas ar walenn o lintra war biz ho mestr, e teuas d'ezan eur froudenn, hag e taolas e holl avi war ar walenn. Eur pennad mat Bassanio a argilas, mes trumm an alvokad a ruzias, a fachas, hag a dec'has eus al lez-varn, droug bras ennan. « It goude-se d'ober vad d'an dud, emezan! » Ha gand aon na vefe kavet ennan abeg da veza bet digar, piz ha dianaoudek, ho mestr a reas d'in redek war-lerc'h an den, ha kas d'ezan ar pez a c'hede, ar walenn. Ar pez a ris raktal. Mes neuze, ar mevel, pe me oar petra eo, eur c'houitouz, eur gegel, e rafen tro e gorf gant va daou zourn hepken, a c'houlennas ivez va hini diganen. Ha pa rôe va mestr, dinac'h a c'hellen-me? E gwirionez, ar prof a rôemp a chome pell c'hoaz en tu-man d'hon dlead.

PORTIA. Mes, me ho ped, Bassanio, peseurt gwalenn hoc'h eus rôet? Moarvat n'eo ket an hini aour a rôis d'eoc'h? Testeni va c'halon? Perak e chomit peoc'h ?

BASSANIO. A, siouaz, Portia, ma lavarfen n'eo ket, e stagfen c'hoaz eur gaou ouz al le 'm eus torret. Gwelit va biz. Gwalenn ebet n'eus warnan ken.

PORTIA (*gand eun huanad*). O Nerissa, penaos gellout fiziout e den. (*Da* VASSANIO, *rust*). Da vestr war va maner ne zeuot ket, aotrou, ken na vo ar walenn war ho piz.

NERISSA. Nann, m'hen tou, evid em gwele-me, aotrou, ne zeuot ket, ken na welin ganeoc'h en-dro va bizaoued.

BASSANIO. Ma oufec'h, Portia, gant piou 'man ar walenn. Ma oufec'h evit piou hag evit peseurt den eo bet rôet. Ma oufec'h hep mui ken perak he rôis, daoust ha pegen diegus bennak ez oun bet d'he rei. Ha ma oufec'h ouspenn na c'hellen rei netra all nemet ar walenn, me 'zo sur ho kounnar ne dafe ket keit-se.

PORTIA. M'ho pije-c'houi gouezet petra a dalveze ar walenn, m'ho pije kep mui ken sonjet mat digant piou ho poa he resevet, pe seurt stad e tleec'h ober anezi, peseurt dever oa evidoc'h ivez beza feal d'ho ker, ho pije bet lezet an den gand e c'houlenn, hag ho pije moarvat dalc'het start d'ar walenn. Gwelet e voe biskoaz gwaz ken dibalamour, da c'houlenn eur walenn 'vit priz eus e labour? Nerissa a zesk d'in petra 'rankan kredi: eur vaouez, den all ken, he deus bet anezi.

BASSANIO. O, n'it ket da gredi eun dra ken divalo. Me 'zo sur, Portia, ma vijec'h bet eno, ho pije, c'houi ivez, goulennet hoc'h-unan ar walenn diganin evit he rei d'ezan.

PORTIA. D'ezan? Da biou? d'ar brinsez pe d'an alvokad? Rak evit ma 'z eo eun alvokad, diwallit mat, — pegwir e oar ken brao kaout kement a c'houlenn, — na zeufe ket d'ezan c'hoant dimezi ganen. Ha penaos e c'hellfec'h rebech d'in hen dinac'h? Ma teufe d'e vevel dont da c'houlenn va flac'h, ha ma kavfe houman eo an dra da blijout, Gratiano, petra 'gavfec'h da lavarout?

NERISSA. Me 'oar, da vihana, peseurt a lavarfen. (*O treveza* GRATIANO). « O, an den-se, sellit a ouie ken brao goulenn! » (*Da* C'HRATIANO). Frealzet e vez-te gant hevelep respont ? Ken dister digarez hag hi 'rafe da gont ?

ANTONIO. Siouaz, nag a c'hlac'har, ha n'eus kaoz nemedon!

PORTIA. Nann, aotrou, n'eo ket c'houi...

BASSANIO. O Portia, pardon! Ankounac'hait ar walenn, ha me 'raio le dirag an holl...

PORTIA. Nann, a-walc'h evel-se. Ne c'heller ober le nemet eur wech hepken. Sellit em daoulagad, ha gwelit ho skeudenn, e pep hini 'nezo, sellit. Em lagad dehou, ar Bassanio a douas e holl leou e ouije derc'hel mat d'e c'her; em lagad kleiz, eur Bassanio ankounac'haus ha treiz. Ret e ve d'an daou-se ober le asamblez.

ANTONIO. Eur wech em eus dija bet risklet va buhez evit Bassanio aman. Ha ma vez ret, mont a rin evitan eun eilvet tro da gred. Ma 'z eo bet fazlet, pardonit anezan, ha ne fazio mui, me 'respont evitan.

PORTIA. Ma 'z eo c'houi a respont, e pardonan laouen. (Tenna a ra eur walenn diwar he biz, hag e ro ar walenn da ANTONIO). Dalit, neuze, setu aman eun eil gwalenn, lakit-hi war e viz, ha touit en eur serr e kemerot brasoc'h soursi 'vit he delc'her eget na gemerjoc'h da zerc'hel ar genta. .

ANTONIO. Gwel d'in da zourn, Bassanio.

BASSANIO. O, gortoz 'ta... Ar walenn-man eo a rôis d'an alvokad! Ne deus arvar ebet.

PORTIA. E rank beza, moarvat. Rak digantan, e gwir, em eus bet anezi, pa zeuas ergentaou d'am c'hlask da zimezi.

NERISSA (*rust, da* C'HRATIANO). Ha te, Gratiano, ma ne garez diwall, a c'hello, pa gari, mont da glask eur wreg all. Rak ar c'hoz paotrig-se, gand e

holl arveziou, en deus bet gouezet brao ober d'it da votou.

GRATIANO. Ne gav ket d'it, Bassanio, eo an draman evel kempenn an hentou bras e-kreiz an hanv, pa ne vank maen ebet warno ?

PORTIA. Souezet oc'h, nekwir? (*Oc'h astenn eul lizer da* ANTONIO). Anton, setu eul lizer evidoc'h, o tont eus Padua, digant Bellario. Lennit mat anezan. Grit da Vassanio e lenn ivez, gwelit da biou ez oc'h dleour. An alvokad en deus barnet hoc'h enebour, Anton, eo Portia. Egile, ar mevel, ar c'hoz paotrig fall-se, ar c'houitouz, ar gegel a rafec'h tro e gorf gant ho taou zourn hepken, hennez eo Nerissa. 'Vit harpa ho kredenn, Lorenzo a zo test ez omp loc'het ac'han kerkent ha c'houi. (*Da* LORENZO). Gwir eo? Ne livirit ket nann ?

LORENZO. Re wir eo. Ha ken nebeut 'zo m'eo distro hi, ma n'he deus ket kavet amzer da vont en ti.

PORTIA. Mes deomp breman, holl a-gevret. Keleier all a zegasan aman ganin ha n'int ket fall evidoc'h-hu, Anton, evidoc'h, Lorenzo, hag evit Jessica: pep hini en devo e lodenn.

BASSANIO. Portia! E gwirionez, c'houi oa ?

PORTIA. Echu poent ar souez; deuet poent ar joa! Lorenzo, pa 'z eo gwir ez oc'h mestr en ti-man 'vit hizio c'hoaz, diskouezit d'imp an hent d'ezan.

Aozet diwar saozneg

William SHAKESPEARE

Gant J.-L. Emily.

DIWEZ.

# Notennou

## HELLO HAG AN HENAMZER

*« Al lenneien c'hall o deus eur rolladur! N'eo ket diharz ar rolladur-man; henvel eo kentoc'h ouz eun harz. C'hoarvezout a ra eus eun nebeut keheladuriou dleet, ha ret eo ankounac'haat ar peb all eus al levriou. An* « homme du monde » *gall ha lennek a vale e-kreiz eur c'helc'h striz a levriou dioutan e-unan, dic'houzvez eus ar re all ha ken dibreder ha tra. Ne sonj ket d'ezan e c'hellfe beza levriou all; a-hend-all, eur merk anat e vije d'ezan eus an draman: gouez eo bet ar bed a-bez, paneve eur skrivagnour bennak eus ar seitekvet kantved (hag ouspenn eur Gresian hag eur Roman bennak, bet skouerien d'ar skrivagnourien lennet gantan). An Azia-Uhel, avat, hag an Indez, hag an Denelez a-bez, al labouriou deut ac'halehont n'int, war e veno, nemet eun danvez-studi ma vez graet war e dro gand eun nebeut gouizieien furedek, kollet ganto c'houekted ha koantiz ar spered dre hirzarempredi ar Varbared. N'eo ket a-wale'h d'al lenneg gall beza dizesk war an Henamzer (nemet war eur Gresian pe*

*eur Roman bennak. — n'eo ket a-walc'h d'ezan beza dizesk krenn war gement tra bet skrivet en amzeriou nevez, er yezou estren (nemet gant Milton ha Dante) ; — n'eus ano ebet gantan, e-touez ar skrivagnourien c'hall zoken, eus ar re na vez ket kavet war roll e lennaduriou.* »

Sterennou 'zo na zegouez o goulou ganimp nemet goude o maro ; ha meur a skrivagnour, marvet didrouz pell 'zo, n'eo klevet e vouez nemet hizio, pe warc'hoaz marteze.

N'eo ket bet skrivet ar bajenn-man ganen-me e 1927. Skrivet e voe e-kreiz ar c'hantved diweza gand eur Breizad peuz dianav e Breiz, kerkoulz hag e Bro-C'hall, daoust d'ezan da veza skrivet e galleg evel ar re all (1). Gwir eo lavarout n'eo ket nemeur spered Hello diouz spered ar C'hallaoued. N'ouzon ket hag ez eo muioc'h diouz spered an Amerikaned ; hogen n'eus ket pell, edon o komz gand eun den lennek a Chicago, hag a lavaras d'in e vez lennet meurbet oberou hor prederour du-hont en e vro hizio an deiz. Displega meur a frazenn anezo e saozneg a reas zoken dirazoun. « War va meno-me, emezan, n'eus bet prederour ebet dreist da Hello en 19vet kantved. » A ouenn iwerzonat, evit gwir, ez eo an Amerikan-se, ha mouez ar gwad a vez klevet gantan emichans pa lenn eur skrivagnour breizat... Ret eo lavarout evelkent en deus ar skrivagnour skandinaviat brudet Goergensen anzavet ivez n'en doa nep prederour bet kement a levezon war e spered hag Ernest Hello, lennet gantan dre zarvoud e-pad eur veaj an Alamagn. Kavout a ra d'in na ve ket didalvoud d'imp-ni ken-

(1) Lavarout a rae na ve den ebet evit komz ha skriva e brezoneg, nemet ar re o deus e glevet war barlenn o mamm !



nebeut pleustri war levriou hor c'henvrôad. Diaes ha tenval eo a-wechou ; hogen, evel an heol o tarza eus a-drenv eur goumoulenn, ez eo splann meurbet peurliesa. Dudius eo merzout en e levriou (dreist-holl e *L'Homme* ha *Les Plateaux de la Balance*) penaos eo bet barnet eur wech al lennegez c'hresianek hag an hini latin gand eur Breizad, hep d'ezan tremen dre Baris. Nann : aet eo war-eeun e-tal mogeriou dismantret Ilion, da glevout klemvanou Homeros. Rak eno e voe an dachenn ma kejas an eil ouz egile an daou spered m'eo bet stummet ganto peb unan ac'hanomp : hini an arvesterien reteriat, o deus savet en o hunvreou mojennou diankounac'haus, — hag hini ar vrezelourien c'hresian, kadarn o diouvrec'h, helavar o zeod ha ken skanv o menoziou ha divesker Ac'hilleus.

« *Homeros, eme Hello, en deus danevellet ar brezel; hogen a-du gand ar re drec'het e voe. Homeros a gare Hektor. Kana a reas e gresianeg e garantez ouz ar Reter; ar brezel a zanavellas, — dirag an trec'h e fallgalonas, ha n'her c'hanas ket.* »

... « *Ar Gresian Homeros a lenve da Illion; hen a ouele a-gevret gand e Hektor, o raksellout hag o tiougana a-unan gantan e oa mogeriou Troas war-nes koueza en o foull; hen a ouele en eur sonjal en traouse* kata frêna kai kata thumon (*en e spered hag en e galon*) »...

Nemet a-wechou ez eo morgousket Homeros (« *quandoque dormitat Homerus* »), ha neuze e varzonegou a zo henvel eun tamm ouz ar re c'hallek eus ar 17vet hag ar 18vet kantved, « marellet gant doueed ha doueezed an Olympos ».

Ar skrivagnourien c'hresian all a zo barnet er c'hiz-se gant Hello :

« *Aesc'huloos ha Plato a zo war an hent keit-ha-keit etre an Indez hag ar C'hres. Eus ar Reter d'ar C'hornog, Aesc'hulos a gas da Sofokles, — ha Plato da Sokrates. Pelloc'h c'hoaz war-du ar C'huz-Heol, e kas Sofokles da Euripides, ha Sokrates da Xenofon* »...

« *Eman daou zen e Plato: unan a zo eur Gresian pagan, komzer brao, arguzer, d'ezan eur spered fals, lemm pounner ha troidellek-holl, — hag egile a zo eur Reterad, bras, didro, skrivagnour ar « C'heo* »...

... « *Kavout a ra d'in e oa an elfenn reterel buhez ar C'hres; pa voe aet an elfenn-se da get, e varvas ar C'hres. An Arz a oa e « veza »; marvet an Arz, ne voe ken anezi, ha geol ar Vleizez, dalc'hmat dare da lonka ar c'horfou o vont da vrein, a zigoras d'he lonka. Diwar gorfou maro e veve Roma goz.* »...

« *Vergilius ne ouele ket.* »... « *Aeneas, hini Vergilius, n'en deus koun ebet eus e c'hinivelez er Reter; dibreder e sell ouz kêr Priam o koueza, peogwir ez eo aozet evel-se trec'h Farsalos...* »

« *Trec'het ar C'hres ganti, Roma a oar ez eo gounezet ar bed. Bez' e oa c'hoaz, evit gwir, er C'hornog eur mignon bennak d'ar C'hevrin koz. Chom a rae ar c'hoadeier drouizel hag uhelvarr an dero, e-giz eun eneberez diweza. Hogen Roma a oa krenvoc'h. Goude trec'hi ar ouiziegez hag an ijin, — ar C'hres ha Karthada. — merzout a reas e vije rouesaet gwezeier Galia dirak hec'h armeou, e kouezje an dero sakr dindan bouc'hal he soudarded, hag e vije reolenn hec'h armeou trec'h d'an denelez..* »



« *Pa voe aet da vrein ar bed koz, Roma hel lonkas. Neuze, an danveziou lonket ganti a vreinas en he c'hreiz, hag hi hec'h-unan ivez war o lerc'h.* »

« *Kikero hag Horatius a vleunias er pred-se.* »

Koulskoude war an atrejou e savas eur wezenn vuhezek :

« *Eur yez nevez a voe stummet, hag hi fuloret-holl. Takitus ha Yuvenal he c'homzas. N'eo ket ken eun drevezadenn (eus ar gresianeg), eun emzavadenn eo! Kikero a gomz gresianeg e latin. Takitus a gomz latin* »...

Evidoun-me, koun am eus, e-pad amzervez houarn va « embregerez klasel », ne voe e-touez al Latined nemet eur skrivagnour hepken hag a blijas d'in: an hini a savas *Buhez Agrikola.* Gant levenez e triden o selaou prezegenn Galgakos d'e Vrezoned ; kavout a rae d'in e oan unan eus e soudarded. Evel ar Gresian Homeros o ouela war gelan Hektor, Takitus emichans a gare Galgakos, pennvrezelour Brezoned an Hanternoz. *His heart was in the Highlands,* pell diouz Roma vreinet !

« *Takitus ha Yuvenal o doa balbouzet e-giz bugale an douar ar yez a voe komzet gant Sant Yerom en eun doare doueel.* »...

Deut en-dro d'ar feiz kristen, ne gavas ket da Hello e vije ret d'ezan stoui gant doujans dirak kement tra latin. Kredi a rae, avat, e c'hellfe eur skrivagnour kristen, pe er Bannonia pe en Afrika e vije bet ganet, sevel levriou kaer; ha biskoaz ne gomprenas e ve digor ken bras skolajou « Merc'h hena an Iliz » dirak

Cornelius Nepos ha Xenofon, ha serret a-zevri dirak Sant Aousten ha Sant Yerom, ha dirag an Aviel ivez.

Re hir e ve displega aman barnadennou Hello diwar lennegeziou an amzer vreman.

Pa vo dishualet Breiz, he faotred hag he merc'hed, divrôet ha dismeganset gand an estren, a zeuio endro daved o mamm. Ret eo d'imp ivez a-vreman mont aman hag ahont war hentou Bro-C'hall da glask hor barzed hag hor prederourien, da welout hag e trid eur galon vreizat en eur chupenn c'hall.

Gweltaz TREMOR.

## FINVSKEUDENN HA C'HOARIVA

An ijinadennou nevez ne lazont ket an arzou ; hogen o c'hemma nemetken. Al luc'hskeudennerez n'en deus ket lazet ar skeudennerez. Hogen er c'hemmou c'hoarvezet eur skeudennerez abaoe ouspenn hanterkant vloaz, e kemeras al luc'hskeudennerez eur perz, dister marteze, hag evelato, padus. Diwar ar mare ma c'helled gand eur benveg skeudenni traou ar bed, resisoc'h eget gand an dourn, e rankas ar skeudennour prederia a-zivout gwir natur an Arz, hag e zreistelez e-kenver ar Benveg : ar spered. Ac'hano meizad an Arz Glan : treserez, liverez, skulterez glan ; impresionelez, kubelez, espresionelez, hag ar ginkladurez breman.

Ac'hano ivez, moarvat, meizad al Lennegez C'hlan, dre ma kreske lec'h ar Benveg en hor buhez, — en eneb d'ar Benveg, hag eun tamm mat war eun dro, dre sentidigez outan.

C'hoariva Glan.



Ha gwir eo ez eo toc'hor ar c'hoariva ? Ne gredan ket ez eo gwasoc'h e zoare eget eus c'hantved a zc Fizians am eus e c'hello herzel ouz ar finvskeudenn.

Hogen kemmet e vo.

Gwelloc'h eget ar c'hoariva e ro d'imp ar finvskeudenn taolennadur al lec'h, an amzer, an darvoudou. Gwelloc'h egetan e tispleg d'imp an aer bras, ar meneziou, ar mor ; red an derveziou ; keflusk an tonkadur. (Tremenet eo da vat an amzer ma charree treniou an *Ouest-Etat* bagoniadou Brezoned vamet da Baris da welout Mikael Strogoff er *Châtelet!*)

Dibuna gweledvaou ; dibuna bloaveziou ; dibuna danevellou. Aman e paouez dreistelez ar finvskeudenn. Pelloc'h e c'hall mont. Pelloc'h ez aio, — sonjit e filmou an Alamaned hag ar Rusianed ; adal an *Doktor Caligari* beteg al *Lestr-Hobregon Potemkin,* — hogen war eun dachenn neuze n'eo mui tachenn ar c'hoariva. Eun arz dioutan e-unan. Finvskeudennerez Glan.

Kalz a zo bet laeret digand ar c'hoariva gand ar finvskeudenn. Petra a chom gantan ?

Eul lerenn, teir moger, hag eun nebeut c'hoarierien.

Netra ken da genderc'hel gand e hent ha da ziskouez e zreistelez. Kollet gantan an diavaez, e vo dougetoc'h da bleustri war an diabarz. Dounaat hag uhelaat e spered.

Sed eun diskoulma d'ar gudenn:

Da lezenn d'an diavaez, ar Ret : eul lec'h, eun amzer, eun danevell. Reolenn an Teir Unanded.

Da lezenn d'an diabarz : pep madelez ha pep kened.

*Bérénice* ha *Le Misanthrope?* Koz traou gallek?

D'al lec'h m'hor c'haso an hent hon eus dibabet e vo plijet ganimp mont. R. H.

## GEORG BRANDES

E miz-c'houevrer diweza e varvas e Kjoebenhavn ar skridvarnour bras Georg Brandes.

Ganet e voe, en hevelep kêr, e c'houevrer 1842. A ouenn yuzeo oa e gerent, hag en abeg da se, moarvat, eur gelennadurez a spered etrevroadel a c'hellas tapout, — eun dra dibaot a-walc'h e Danmark d'ar mare. Prim meurbet, ha lemm a spered oa ar bugel, ha diwar e c'houezek vloaz e stagas da varzonia. Bloaz goude ez eas d'ar skol-veur, ma studias war al lezenn, ar brederouriez hag ar genedouriez. D'e ugent vloaz e c'hounezas medalenn aour ar skol-veur gand e skrid diwar-benn « Keal Nemesis en Henamzer ». E-kerz an dek vloaz war-lerc'h ez ergerzas Europa, o chom dreist-holl e Paris, e London hag e Berlin.

E Bro-C'hall, kelennadurez Taine, neuze e barr e vrud, a bouezas ar muia war e spered. En e levr « *Kenedelez Bro-C'hall en Deiziou-man* » (1870), ne rae, koulz lavaret, nemet displega menoziou ar buruteller gall, o sellout al lennegez evel stag ouz prederouriez, politikerez, arz ha buhez sevenadurel eur vro. E Bro-Saoz e kejas dreist-holl gant Stuart Mill; skrid heman diwar-benn « *Sujedigez ar Merc'hed* » a drôas e daneg, evit mad e genvrôiz hag e genvroadezed.

War e zistro da Gjoebenhavn, e 1871, ma voe anvet da lennour er skol-veur, e stagas da hada an dispac'h er speredou dre e zisplegadennou a-zivout lennegerien ha predourerien nevez Bro-C'hall ha Bro-Saoz. Etre 1872 ha 1875 ec'h embannas e studiadenn e peder c'hevrenn, « *Froudou Penna al Lennegez en Naontekvet Kantved* ». Eno e tiskouze penaos e voe diskaret klaselez ha « sklerijenn » an triouec'hvet



kantved gand ar romantelerien adalek Rousseau betek Heine, ha penaos e oa chomet diwar neuze « froudou », bepred oc'h en em groazia hag oc'h en em gemmeska el lennegez breman. Da heul an oberenn vrasse e teuas studiadennou diwar-benn ar prederour danat Kierkegaard (1877), ar barz swedat Tegnér (1878), Disraeli (1878), Ferdinand Lassalle (1879), Holberg (1884), Shakespeare (1898), Ibsen (1899), Anatole France (1905), ha re all, nebeutoc'h anavezet.

Donezonet oa Brandes e daou dra : barrek oa da veiza spered ar varzoniez ha da veza fromet ganti, ha barrek oa da genstrolla menoziou, — en doare ma voe unan eus brasa skridvarnourien Europa en e amzer. Ar brud a c'hounezas e-maez e vro a c'hounezas dreist-holl evel barnour Ibsen, d'an ampoent ma rae peziou-c'hoari heman tro ar bed.

E-pad ar Brezel Bras, ne zegemeras ket Brandes mennadou ar Re Unanet. En abeg da se e kollas an darn vuia eus e geneiled e Bro-C'hall hag e Bro-Saoz. Ne voe ket « *Jezuz* » kennebeut, e oberenn diweza, a c'hell adc'hounit d'ezan kalz mignoned, dreist-holl er vro diweza-man.

# AN AMZER HAG AL LENNEGEZ

« *By re-establishing the simplicity of the word, we may find again its old magnificence.* »

« Dre adsevel eeunder ar ger, e c'hellomp adkavout e splannder gwechall. »

*diwar ar gelc'hgelaouenn lennegel amerikan* « transition », *Mae* 1927.

N'eo ket aet c'hoaz diouzin pep gouiag da lakaat tud Vreiz da danva, — da lavarout eo, kompren, — al lennegez hag an arz breman. Embann e « Gwalarn » traou nevez, kement-se hon eus graet a-wechou, ha zoken, alîes a-walc'h. Hogen en traou nevez-se, — *Irène, Anhun* ha barzonegou Y. E. Jarl da skouer, — e oa c'hoaz mesket traou koz. Marteze n'omp ket e Breiz ken a-raok ha poblou 'zo ; marteze n'hon eus ket an hevelep trivliadou; marteze n'eo ket tonket d'imp mont pelloc'h en hent-se; marteze e rankimp mont pelloc'h evelkent.

Klask a garfen aman gouzout pegeit e c'hellompni meiza al lennegez nevez a welomp o vleunia e broiou all. Pegeit e c'hellomp digarezi herder ar skrivagnerien breman. Pegeit e c'hellomp mont d'o heul; pe zoken, dourn ouz dourn ganto.

Eun dra a zo c'hoarvezet en hon amzer na c'hoarvezas nepred a-raok. Biskoaz n'eus bet kel lîes a dud o lenn hag en amzer breman. Biskoaz kel lîes a ge-



laouennou, a levriou skignet a-hed hag a-dreuz dre ar bed. Biskoaz kement a vagadur speredel stlabezet ha foranet er pevar avel.

Ar Gened lennegel, — da lavarout eo ar Gened miret a rumm da rumm gand eun nebeut tud, dibab hag holen an douar, — en em gavas e-giz-se, evel eur varc'hadourez, lakaet e gwerz e pep kroazhent. An aour gwechall a zeuas trumm da veza ken boutin ha pri. Hag e voe aloubet an douar gand oberou savet gwechall evid eun dournad bourc'hizien.

Kement-se a yeas mat e-pad eun nebeut amzer. Gwel a se d'ar skrivagnerien vras a vevas neuze. Tennyson ha Victor Hugo a voe graet gand ar Bed a-bez doueed anezo, ar pez na c'hoarvezas morse, na gant Dante, na Molière, na Shakespeare. A-hed eun hanter-kant vloaz bennak e padas an oadvez aour. Ha neuze, ...ar pez a dlee dont a zeuas.

An holl skrivagnerien a garfe beza lennet gand an holl. Dibaot, avat, ar gwir skrivagner a garfe beza komprenet gand an holl. Peogwir e-mesk an holl ez eus tud speredek ha sodien. Ha n'eo ket gwall veulus beza komprenet gand ar sodien.

Gwir eo n'eo ket ar sodien evit meiza ar pez a ra braster Tennyson hag Hugo, — (daoust pebez heug am eus razo, e rankan anzav adarre ez int skrivagnerien vras) — hag estlammet e vezont, o lenn oberou an daou-se, gant traou a rafe d'an dud speredek heja o skoaz. Traou e-giz *Morte d'Arthur* pe *The Lady of Shalott*, pe

*C'était l'heure nocturne où les lions vont boire*

a gavont brao meurbet. Hogen, lakaat e-kichen traou prizius traouachou ken izelbriz, da c'hounit estlamm ar sodien, evid eur skrivagner breman, a ve eun torfed a-enep d'al lennegez ha d'ar gened.

Ac'hano ar gudenn : skriva evid an dud speredek nemetken, en doare da ziarbenn ha da gas ar sodien da sutal (ha pa rafent goap d'eoc'h goude, petra vern?) ; skriva evit *the happy few,* ar re n'eus nemeto a dalv eun dra bennak o barnadenn en diwez.

Heb arvar, e tlefe dalc'hmat ar skrivagner skriva hervez e galon, — dibreder kaer diouz e lennerien. Evit gwir, e rank ar skrivagner ober diouz e lennerien kalz pe nebeut: displega e sonjou sklaer hag eeun, ma venn beza komprenet gand an holl ; displann ha troidellek, ma venn beza komprenet gant darn hepken.

Tamallet e vez d'al lennegez breman beza troidellek ha displann. Ha sonjet hoc'h eus a-wechou e c'helle beza troidellegez ha displannded eur voger-emzifenn savet a-ratoz gand ar skrivagner a-enep d'ar sotoni? Eun amzer a zeuio ma vo graet ar c'hemmman etre ar skrivagner hag ar c'helaouenner: an neb a gar a c'hall intent labour heman; labour hennez n'heller intent nemet dre ijin-natur hag hir aked.

Ne vern pehini a c'hall lenn oberou Hugo ha Tennyson, ha kredi ez int graet evitan. Hogen kalz, a-vec'h kroget ganto en oberou Proust pe Joyce, a welo anat n'int ket bet savet evito tamm ebet. En doare ma ne chomo gand ar re-man da lennerien, — ouspenn ar *snobs,* krouet gant Doue da baea priz ar moulerez, — eun nebeut gwir lennerien a gemero ar boan d'o zanva.

Pelloc'h ez in breman. Ar voger-emzifenn-se a-enep d'ar sotoni a vez talvoudus en eur c'henver all : tenna, dedenna ha pega evez an dud speredek, bepred dare hizio an deiz da c'hournijal ha da foeta bro.

Re o devez an dud d'ober. A-boan echuet gand eul levr e rankont digeri eun all. Hag en diwez, n'eo ket



lenn a reont, hogen trei follennou paper buana ma c'hellont. Dizesket o deus lenn evel ma tleer.

Pa welit eta ar skrivagnerien breman o trouc'ha eur frazenn e tri; o lezel eur frazenn e-pign; o kemmeska diou frazenn; o lemel pep pik ha pep virgulenn; o teraoui eul linenn nevez pa n'eus ket ezomm; o skarza ar pennlizerennou; o stumma lavarennou n'o deus na penn na lost; o skriva geriou a-dreuz; o keja, evel Joyce, daouzek yez, pe ugent...

Arabat d'eoc'h garmi dioustu: n'eo netra nemet follentez.

Nann, aotrounez: hogen, evit ma teurvezo d'al lenner teurel eur sell ouz eul labour, e rank ar skrivagner kaez e soueza hag e luzia eun tammig.

Ar goulenn-man a ran ouzoc'h: plijusoc'h e vez d'imp skriva ha lenn brezoneg eget galleg, ha brezoneg lennegel eget brezoneg ar bobl. Daoust ha n'eo ket dre ma skrivomp ha ma lennomp gant kalz muioc'h a aked er yez nevez-se, digustum, ha m'en em zispleg d'imp gwelloc'h ar Ger en e splannder hag e leunded ?

Hag an dra-man c'hoaz, pouezusoc'h: e-lec'h n'eus ket a grouidigez n'eus ket a lennegez nag a gened; e-lec'h ez eus krouidigez ez eus ivez nevezinti; e-lec'h ez eus nevezinti ez eus ivez esparded.

N'hall netra beza kenedus hep beza eun tammig espar.

Setu perak e kemm bepred al lennegez ha meizad ar gened.

R. H.

# Buhez ha Lennegez

## I. — E BREIZ

Plijadur hon eus bet o lenn e niverenn c'henver ar gelc'hgelaouenn naonedat *La Ligne de Cœur* eur varzoneg vihan en eilyez Wened gant J. M. F. Jacob :

« *Pe vein ar en tresul, astennet mik ha iein* »...

ha troidigez c'hallek eun all, *Karanté ér Stired,* bet embannet e brezoneg e *L'Union Agricole.* Labour eur gwir varz eo an diou varzoneg-se; eur gwir varz hag a zo ivez eur mailh skrivagner e komz plaen, evel m'hen diskouez ar marvailhou ken sasun ha buhezek a zispleg an Ao. Jacob, dindan an ano-pluenn a Eflam Koèd Skaù e *Dihunamb.*

Mervel a eure e miz c'houevrer diweza G. er Borgn, eur skrivagner-pobl a Vro Wened m'hor boa komzet diwar e benn e niv. 4 *Gwalarn,* a-zivoud e levr *Sorhienneu ha Farseu Koh er Hornad.*



Hor gourc'hemennou da *Zihunamb,* a zeu da veza dudiusoc'h ha talvoudusoc'h bep miz. Erbedi start a reomp d'hol lennerien studia brezoneg Gwened, e sell eus amzer da zont ar brezoneg lennegel.

Ar gelaouenn *Breiz* a vez embannet breman pep sizun en eilyez Treger penn-da-benn. Eur blijadur vras eo d'imp kaout eur gelaouenn sizuniek en hor yez. Ha koulskoude, ar pez hon eus lavaret en hon niverenn diweza diwar-benn *Breiz,* a zalc'h, siouaz, da veza gwir. Daoust ha diaes e ve kempenn ar gelaouenn-se eun tammig gwelloc'h, ha lakaat enni traou dudius ?

« *Lina* » hag « *Ar C'houmoul a Dec'h* » a voe c'hoariet d'ar sadorn 21 a vae gant c'hoarierien ar *C'helc'h Keltiek* e Paris. Trugarez d'an A. Régnier ha d'e ziskibien en ano Breiz.

## II. — DRE AR BED

Emeur o paouez embann en Aostralia eun *Australian Encyclopaedia,* anezan daou bikol levr a 768 ha 748 pajenn; dastumet eo bet eno, e stumm eur geriadur, kement a zo talvoudus da c'houzout diwar-benn Aostralia hag an isi-nizi tro-war-dro (Tasmania, Gwinea-Nevez, Papouazia, h. a) : danevellouriez, douaroniez, douarouriez h. a., gant skeudennou e-leiz, kartennou ha 50 taolenn livet. 175 gouizieg o deus kenla-

bouret d'ar geriadur-se, Aostraliz anezo holl. Hep klask kenveria Breiz gand Aostralia, petra a lavarfec'h diwar-benn sevel eur Geriadur-Kelc'h a Vreiz ?

■

Ar peziou iwerzonek a voe c'hoariet en Atha Cliath, e C'hoariva an Abati, d'al lun 7 a veurz, a voe, daoust d'ar pez hon eus lavaret en hon niverenn diweza, daou bez-c'hoari iwerzonek rik, da lavarout eo, savet en iwerzoneg gand Iwerzoniz. Unan a voe *Cuigeachas* (Giz ar C'horn-Bro) gant Piaras Beaslai, hag egile *Rogha an da Dig* (Dibab an diou Douflez) gant Leon O Broin, a skrivas evit *Gwalarn* eur pennad diwar-benn lennegez Iwerzon. Diwar vuhez ar vourc'hizien eo tennet testen ar pez-c'hoari-man, ha n'eo ket diwar vuhez ar gouerien evel boaz. Biskoaz ne oa bet brasoc'h niver an arvesterien deuet en Abati da welout c'hoari iwerzoneg.

■

C'hoariet e voe « *Prometheus Ereet* » nebeut amzer 'zo e c'hoariva koz Delphi dirak tost da 3000 arvester. Adaozet e voe pep tra e-giz an amzer gwechall. D'hor meno-ni, koulskoude, e ve bet gwelloc'h klask eun doare nevez da zisplega menoz Aesc'hulos d'an arvesterien breman.

# Levriou Nevez

AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ, romant gant Roparz Hemon, embannet gant « Gwalarn » (Niv. 4 he levraoueg). — Dre ar post : 6 lur.

AN ANKELC'HER, pez-c'hoari farsus e teir lodenn, gant Potr Juluen, moulerez, 4, straed ar C'hastell, Brest. — Priz : 3 lur.

Eun drugar eo lenn ar pezig-c'hoari-man, savet e trefoedach Treger evid ar bobl. Ma vije bet eul labour bras a lennegez e vije bet meur a dra da damall d'ezan. Hogen savet eo bet da lakaat an dud da c'hoarzin, netra ken. Prizius bras eo ivez e-kenver ar yez. Ha d'ar re a vo skuiz o fenn gant hor brezoneg lennegel, ez alian start lenn ar « brezoneg Plistin »-se, a zo fresk evel dour feunteun goude eun derveziad bale dindan an heol.

R. H.

ROUANEZ AN NENVOU, mister santel en eun arvest, gand A. de Carné, moulerez, 4, straed ar C'hastell, Brest.

LIVR PEDENNEU, OVEREN HA GOSPEREU, gand an AAo. Guillevic ha Priellec, e ti Lafolye, Gwened. — Priz : 15 lur 50 (mizou-kas ouspenn).

GERIADURIG BREZONEK-GALLEK, gand E. Ernault. Embannet e ti Prud'homme, Sant-Brieg. — Priz : 18 lur.

Talvoudus bras e vo al levr-man d'hor skrivagnerien ha da studierien ar brezoneg. N'eus arvar ebet e vezo drezan pinvidikaet ar yez skrivet, o veza m'eo dreist-holl eun dastumad geriou tennet diouz ar yez komzet. Den ebet e Breiz ne c'helle sevel al labour-man nemet an Ao. Ernault. Ra hasto peb unan d'e brena, rak war a gredomp, diviet e vo a-benn nebeut amzer.

Hon dlead rik eo koulskoude lavarout a vouez uhel n'eo ket al levr-man al labour a c'hortozed e Breiz abaoe ouspenn ugent vloaz digand an Ao. Ernault. Diglok spontus ez eo, ha renket ken digempenn ma 'z eo eur vez. Eur merk ken anat a leziregez a ro d'imp, ken a-berz an aozer, ken a-berz ar mouler, m'en em c'houlenner ha goap a reont ac'hanomp, o kredi lakaat e gwerz eur seurt levr.

En eur ger, eul labour founnus hag a bouez, hogen ivez eur skouer eus ar pez na dleer mui ober.

R. H.

*Moulerez, 4, Straed ar C'hastell. — BREST.*

AR MEROUR: Y. LE DREZEN

# GWALARN

**Supplément au N° 10 (Été 1927)**

Le moment est venu pour nous de commencer notre action, annoncée dans notre dernier numéro, pour *l'instruction populaire.*

Nous nous occuperons d'abord de la *jeunesse.*

Alors que dans les autres pays, les enfants, dès qu'ils savent lire, ont à leur disposition une *littérature enfantine,* instrument merveilleux d'éducation, les enfants de Basse-Bretagne n'ont *rien.*

Ils n'ont entre les mains que des livres français, qu'ils comprennent mal, et qui les rebutent. *En plein vingtième siècle, toute une jeunesse intelligente et laborieuse est condamnée à l'ignorance.*

*Nous allons créer en langue bretonne une littérature enfantine.*

Cette littérature comprendra:

1°) *Des ouvrages scolaires.*

2°) *Des ouvrages d'agrément.*

Nous avons deux livres sur le chantier:

1°) Un livre de lecture illustré, que nous allons mettre en souscription, et sur lequel nos lecteurs recevront bientôt tous les détails.

2°) Un conte de fées illustré de nombreuses gravures.

*Voulez-vous que nos enfants reçoivent ces livres au plus vite, et d'autres bons et beaux livres à leur suite?*

Aidez-nous. Payez-nous régulièrement ce que vous nous devez. Ajoutez-y quelque chose si possible.

*C'est au nom des enfants de Bretagne que nous vous le demandons.*

## Levraoueg Gwalarn



■ ■ ■


Goulennit al levriou digant:

M. l'Administrateur de Gwalarn,
Boîte Postale 75, Brest
(C. C. 96-38. Rennes)

GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek
Prix ar c'houmanant bloaz: 20 lur.


E Niverenn 11

# GWALARN

lenn :

# NEVEZ-AMZER

*pez-c'hoari iwerzonat*

gant T. C. MURRAY

ha :

# TONKADUR BUGALE USNAC'H

*an danevell iwerzonat hollvrudet addispleget*

gant R. HEMON

# PETIT DICTIONNAIRE PRATIQUE
## BRETON-FRANÇAIS

*Prix de faveur aux souscripteurs : 15 francs.*

Si vous n'y souscrivez pas, vous risquez, au cas où le tirage serait limité, de ne pas pouvoir ensuite vous le procurer. D'autre part, plus vite nous parviendront les souscriptions, plus tôt l'ouvrage paraitra. Chaque souscription nouvelle hâte la publication.

N. B. — Trugarez a greiz kalon d'ar c'helaouennou o deus lakaet embannou evit hor geriadur: *Dihunamb, Feiz ha Breiz, L'Union Agricole, Le Progrès du Finistère, War Zao,* ha *Breiz Atao* dreist-holl.

Trugarez ivez d'ar re o deus kavet d'imp rakprenadennou.

---

## A nos abonnés

Nous vous prions de régler, si vous ne l'avez déjà fait, votre abonnement au plus vite. Le retard mis par certains à nous régler a reculé la publication des numéros 5 et 6 de notre bibliothèque, et risque d'avoir des conséquences plus graves encore. Nous adresserons désormais régulièrement des traites à tous nos amis négligents.

---

## *Aux souscripteurs aux éditions de " Gwalarn "*

Tous nos souscripteurs ne nous règlent pas régulièrement. Pour nous permettre de continuer malgré tout à éditer nos livres, nous demandons à tous ceux qui le pourront et le jugeront utile de nous adresser à l'avance la somme de 50 francs. Chacun de nos envois sera accompagné d'un état de leur compte et ils seront débarrassés de tout souci de réglement pour plus d'un an.